# GWALARN

Kelc'hgelaouenn lennegel trimiziek

Priz ar c'houmanant-bloaz : 20 lur

*Renerez ha mererez :*

Boîte Postale 75 Brest (C.C. 96-38 Rennes)

Niv. 9 - NEVEZ-AMZER 1927

## TAOLENN

PAJENNOU



# Gwalarn

Niv. 9

# « Gwalarn » e Breiz

Da zerou hon trede bloavez, e fell d'imp, evel bloaz a zo, komz eeun ha fraez hag hep preder lennegel diwar-benn menoziou ha labour hor c'helaouenn. Abaoe miz gouhere 1926, he deus « *Gwalarn* » en em rannet diouz « *Breiz Atao* », nann, e gwirionez, dre enebiez outi, hogen evit ma c'hello an diou gelaouenn mont war-raok, peb unan war an dachenn he deus dibabet. Abaoe miz-here hon eus savet « *levraoueg Gwalarn* », hag emaomp krog hizio da voula pevare levr al levraoueg-se. Hiroc'h a vo kavet a-zivout kement-se e lec'h all. Traou pouezusoc'h hon eus breman da zisplega.

Seul vui e labouromp, ha seul splannoc'h en em ziskouez d'imp ar pez a vennomp ober. Traou 'zo n'hor bije ket lavaret warlene, traou n'oant ket c'hoaz splann a-walc'h dirazomp, hag a c'hellomp hizio menegi heb aon da fazia.

Dreist-holl, lec'h « *Gwalarn* » en emzao breizek. Traou koz ha traou nevez a vo kavet er pennadouman da heul. Hag e pedomp an holl d'hon digarezi, koulz abalamour d'an eil re ha d'ar re all.

## PENAOS NE VO KET SAVETEET BREIZ

An darn vuia ac'hanomp a gav d'ezo e vo saveteet Breiz dre n'ouzon pe daol-dispac'h, pe dre n'ouzon pe daol-reverzi; ha n'o deus nemet eur menoz: lakaat tamm-ha-tamm o holl genvrôiz da sonjal evelto, o kredi en em gavo Breiz en he sav en deiz ma vo aet holl dud hor bro da vrogarourien c'hredus.

Ac'hano an holl gelaouennou hag an holl gevredigeziou a welomp o tiwana pe o tasorc'hi aman hag ahont adaleg ar Brezel Bras. Hag i dishenvel tre an eil diouz eben, gwelet a dost, — hag ouspenn, dalc'hmat o tabutal etrezo, — henvel mik int holl gwitibunan, gwelet a bell. O fizians a lakaont holl er stourm politikel: ar pez a glaskont eo dastum muioc'h-muia a dud endro d'ezo, da c'hellout lavarout eun deiz d'ar gouarnamant: « Setu, aman emaomp, niverus, hag o c'houlenn diganeoc'h an dra-man-dra. »

Tud e-leiz a gred e vo gounezet kalz en doare-se. Gwaz a se d'ezo!

## PENAOS E VO SAVETEET BREIZ

Saveteet e vo Breiz en deiz m'hor bezo krouet, daoust d'an holl hag a-enep d'an holl, eur vuhez vroadel e Breiz. Saveteet e vo Breiz en deiz m'hor bezo desket d'hor c'henvrôiz lenn ha skriva hor yez; en deiz m'hor bezo displeget d'ezo hon istor; en deiz m'hor bezo gwellaet hor yez, graet hol lennegez, savet hor skoliou gant hor mistri hag hol levriou paeet gant hon arc'hant; en deiz m'hor bezo digoret hag uhelaet awalc'h speredou hor c'henvrôiz, d'o lakaat da veza eur bobl dishual e pep tachenn eus ar vuhez, buhez ar c'horf hag an ene.



Hag e lavarit: kement-se ne c'hall ket beza heb ar frankiz politikel. Neuze n'anavezit ket istor broadeleziou bihan Europa. Hogen bezit dinec'h: gounezet e vo ar frankiz politikel hep re a brezegennou a-raok ma vo sevenet an hanter eus kement-se.

## KROUI EUL LENNEGEZ

Ar pez a zo aesoc'h d'imp breman, — ha ret eo boulc'ha an dorz dre eun tu bennak, — eo kroui eul lennegez; da lavarout eo, eun dastumad skridou e brezoneg, ma c'hello eun den ganto mont, eus an izel d'an uhel, betek pazennou uhela an digoradur-spered. Ne reomp ket fae war ar skridou brezonek savet araozomp, na war ar skridou brezonek savet hizio gant re all. Ar gwir a c'houlennomp hepken, — pe a gemeromp kentoc'h, — d'o barn gwella ma c'hellomp. Ha sed hor barnedigez: n'int ket, an darn vuia anezo, ar pez a anvomp lennegez.

## DILETTANTI

Peogwir ne gomzomp ket aman ouz ar gouerien, hogen ouz an dud desket nemetken, sed an ano a vez rôet d'imp, beteg e-touez hor mignoned: *dilettanti*. Breman, an *dilettanti* a vez peurliesa tud hegarat ha speredek meurbet, plijusoc'h ober outo eget ouz kalz a re all. Hogen *dilettanti* n'omp ket, ha ne skrivomp ket evit *dilettanti*. Karout a c'heller ar gened hag an traou kenedus hep beza eun didalvez hag heb ober skol d'ar c'houmoul. « Eman tud « *Gwalarn* », eme unan, azezet en eur c'hornig eus ar park, er skeud, hag o trei kein

d'ar gouerien gaez oc'h arat a gwrez an heol ». — « Lezit tud « *Gwalarn* », a respontomp, en o c'hornig er skeud. N'eo ket koll o amzer a reont. »

« GWALARN » HAG AR GOUERIEN

An holl a oar, ha « *Gwalarn* » a ra ivez, n'eus nemet eun diazez da zasorc'hidigez hor broadelez; hag an diazez-se, kouerien Breiz-Izel. Kouerien Breiz-Uhel ne ouzont ket ar brezoneg. Tud ar c'hêriou, a-hend-all, a zo holl kargidi, o veva diwar arc'hant ar gouarnamant, pe vicherourien, o deus bec'h a-walc'h o c'hounit o zamm bara, hag a zo damc'hallekaet war ar marc'had. Evel-se, n'eus gwelloc'h doare da savetei ar vro eget uhelaat ha sklerijenna kouerien Breiz-Izel, d'o lakaat da veza MISTRI WAR AR VRO. Eur wech ma vo kouer Breiz-Izel, gand e vrezoneg, desketoc'h ha digoroc'h e spered eget paotr ar c'hêriou gand e c'halleg, e ranko, en eur vro gounidigez-douar ha labouriou bihan evel Breiz, ar c'hêriou plega dirag ar maeziou; ar bolitikerien a vlen hor c'henvrôiz dizesk ha morgousket a yelo kuit pe a ranko plega ivez; hag e vo hor broadelez sounn en he sav adarre.

Sklerijenna ar gouerien. Eno eman an dalc'h. Ha marteze e vo kavet meur a unan da c'hoarzin goap d'imp pa lavarimp ez eo hennez pal diweza hol labour.

Da sklerijenna unan bennak e ranker kaout sklerijenn. N'hon eus ket a sklerijenn e Breiz: n'hon eus ket a sevenadur breizek. Ha fellout a rafe d'eoc'h ez afemp dioustu daved ar gouerien gant netra? Pe gant « *Hollvelen* », « *Jenovefa a Vrabant* », « *Pasion Goneri* », da lavarout eo, nebeutoc'h eget netra? Gant kanaouennou ha marvailhou ha prezegennou dizasun o deus klevet mil gwech a-raok?



Gortozit. Hol lezit da zastum danvez da genta holl. Hol lezit da welout sklaer dirazomp. Ac'han di, kredit mar kirit ez omp diskianted, a ra plijadur d'ezo degas bep tri miz tammouigou lipous dindan fri tud vlizidik berboellet a-walc'h d'o faea.

« GWALARN » N'EO KET HEOL BREIZ EZ EO

Ne lavaromp ket n'eus e Breiz nemedomp o labourat, nag oc'h ober labour talvoudus. Ne lavaromp ket kennebeut ez omp kreizenn ha maen-diazez an emzao. Bez' e fell d'imp rei skoazell, ha netra ken.

Aman ez omp eun nebeut tud, skuiz o klevout komzou, komzou ha rendaelou dibaouez, hag a fell d'ezo labourat. Ar pez hon eus graet hag ar pez a reomp n'eo graet nemet e sell eus ar pez a c'hellimp ober diwezatoc'h. N'omp ket barzed o rambreal diwar-benn prederiouigou hor buhez. Gwelet hon eus gouliou Breiz ha staget hon eus d'o farea.

# Eun Den a Netra

Pez-c'hoari

Tud ar c'hoari :

ROSENKRANZ
VAN ARMECK
EUR MICHEROUR
EUR MEVEL KOZ

*Bureo eur gelaouenn vras, ne vern e pe vro, eun abardaez, war-dro serr-noz. Tenval a-walc'h eo ar gambr, an arrebeuri, ar mogeriou goulaouet hepken gand eur greuzeurig lem-laka war an daol vras e-kreiz, ha war ar rakleur, en tu dehou, gand eun doare trebez uhel o tougen eur goulou-tredan en eur gib ledan gwer dilufr. Eur gador-vrec'h e-harz an trebez. Sklerijennet-holl e vez an neb a azez warni.*

ROSENKRANZ, *pennrener ar gelaouenn, ha* VAN ARMECK, *e vignon, breman kannad er Parlamant, a zo azezet e-kichen an daol, tost a-walc'h an eil ouz egile evit mirout na ve klevet o c'homzou en diavaez.*



ROSENKRANZ (*goude eur pennad*). Ne gavan ket.

VAN ARMECK. Den ebet, neuze?

ROSENKRANZ (*goustad ha fraez*). Den ebet.

VAN ARMECK (*o tenna eur c'harnedig eus e c'hodell*). Merket em boa aman anoiou ar re...

ROSENKRANZ (*o vousc'hoarzin*). Me a gave d'in ez poa dalc'het gwelloc'h d'ar giziou koz.

VAN ARMECK. Em boa dalc'het gwelloc'h d'ar giziou koz?

ROSENKRANZ. Sonj ac'h eus, eun amzer a zo bet ma veze difennet ouzimp merka anoiou hor mignoned.

VAN ARMECK. Breman m'oun kannad, petra 'vern?

ROSENKRANZ. Petra 'vern, e gwirionez?

VAN ARMECK. Daoust ha ne c'hall ket eur c'hannad merka anoiou ar re a zeu da c'houlenn digantan eur vadelez?

ROSENKRANZ (*buan*). Eur c'hannad a hall ober kement a blij d'ezan! Kement-se am eus lavaret d'it kant gwech! Komz a ran eus eun amzer ma ne veze ket ano a gannaded en hon touez.

VAN ARMECK. En amzer-se, Rosenkranz, ne veze ket ano a gelaouenn vras en hon touez kennebeut, nemet en hon hunvreou e vije. Ha setu ni azezet o bureo *hor* c'helaouenn, ha te ar pennrener anezi.

ROSENKRANZ. En amzer-se n'hor boa ket a gelaouenn vras da voula gevier bern war vern, nag a vignoned pinvidik, na netra,... nag a gannaded zoken da brezegenni evidomp a-hed an deiz.

VAN ARMECK. Hag e karfes beza c'hoaz en amzer-se?

ROSENKRANZ. Nann.

VAN ARMECK. Dont a rez koz, hag e stagez da rambreal. Perak lavarout d'in traou am eus klevet ken alies?

ROSENKRANZ (*o poueza war e gomzou*). Dre ma kav d'in, en amzer-se, hor bije kavet hon den.

*Ar* MEVEL KOZ *a zeu tre.*

ROSENKRANZ (*d'ar* MEVEL). Unan bennak d'am goulenn?

AR MEVEL KOZ. Eur micherour. Lavaret em eus d'ezan ho poa labour d'ober. Lavaret en deus e felle d'ezan ho kwelout, hag e teufe en-dro da seiz eur.

ROSENKRANZ. Mat.

*Ar* MEVEL KOZ *a ya kuit.*

ROSENKRANZ. Ne dlefemp ket tevel pa zeu e-barz e-giz-se.

VAN ARMECK. Ba!

ROSENKRANZ. Mat eo diskredi war eur mevel, hogen nann war eur mignon koz.

VAN ARMECK (*o sonjal e traou all*). Ma ne reomp ket eun dra bennak, dioustu, kollet omp.

ROSENKRANZ. Beteg ar votadeg kenta.

VAN ARMECK. Ac'han di en devo kavet an tu d'hor c'hrouga, holl gwitibunan. Dioustu e tle beza graet an taol. Ma ve lazet...

ROSENKRANZ. Pe... gloazet.

VAN ARMECK. Me ve lazet, e vefemp mistri war ar vro.

ROSENKRANZ. A gav d'it?

VAN ARMECK. A gav d'in.

ROSENKRANZ. A gav d'in ivez. (*Kemer a ra ar c'harnedig a zo chomet war an daol, hag e lenn an anoiou. Heja a ra e skoaz*). Hag e fell d'it kas unan eus ar re-man d'e laza?



VAN ARMECK. Perak nann?... Ha d'en em laza goude.

ROSENKRANZ. Ha d'en em laza goude?... Unan eus ar re-man?

VAN ARMECK. Den ne oar petra a zo kuz e kalon eun den.

ROSENKRANZ (*o lenn*). Wilhelm van Maas!

VAN ARMECK. Leun a c'hred e oa gwechall.

ROSENKRANZ. Pinvidik eo breman... Hans Schuranni?

VAN ARMECK. Ha goude?

ROSENKRANZ. Tri bloaz 'zo n'em eus ket klevet eus e gelou. Wilfrid Lagen! (*Heja a ra e skoaz adarre, hag e strink ar c'harned war an daol*).

VAN ARMECK (*o kemer ar c'harned*). Fritz Tevendorf.

ROSENKRANZ. Dimezet eo.

VAN ARMECK. Ludwig Hirsel.

ROSENKRANZ. Ar barz bras Hirsel! N'eus den ebet a gompren e varzonegou! Den ebet nemetan! Ne lazo ket an hini n'eus nemetan a gompren e varzonegou.

VAN ARMECK. Geraldina.

ROSENKRANZ. Geraldina gaer! Geraldina he daoulagad du! Entanet eo bet he c'halon evidomp gwechall, a-raok beza entanet gand ar c'habiten von Kampf!

VAN ARMECK. Oskar Schutterle.

ROSENKRANZ. Gouzout a rez e fell d'ezan beza Prezidant ar Stad! N'eus den ebet, van Armeck. Arabat d'imp klask pelloc'h. Den ebet a fello d'ezan aberzi eun dra bennak evid ar pez a zo pal ha pennabeg e vuhez. E vuhez? ped anezo a gredfe aberzi eur bilhed kant lur zoken, nemet da gaout mil lur da c'hopr goude-se?

VAN ARMECK. N'hon eus ket c'hoaz klasket e-touez ar re yaouank, Rosenkranz.

ROSENKRANZ. Ar re yaouank? N'int ket evel-domp pa oamp yaouank. Eur bagad pennou skanv, brein gand an aour o deus gounezet d'ezo o c'herent, hag a oar heja bizier ha pistolennou, ha garmi war an enebour,... eus a bell! Gouzout a reont ivez kaout abeg ennomp...

VAN ARMECK (*o vousc'hoarzin*). Ar vicherourien...

ROSENKRANZ. Ar vicherourien! N'omp mat nemet da stourm evito, da gomz en o ano. Mes goulenn diganto eun dra bennak, goude m'hon eus rôet d'ezo pep tra...

VAN ARMECK. Pep tra, nemet ar pez hor boa gouestlet d'ezo. O zouellet hon eus, Rosenkranz.

ROSENKRANZ. En em douellet hon eus, van Armeck.

VAN ARMECK (*goude eur pennad*). Pell 'zo n'hor boa ket komzet evel-se.

ROSENKRANZ. Pep gwirionez a zeu d'he foent. Van Armeck, ma ve goulennet diganimp hen ober?

VAN ARMECK. Digant piou?

ROSENKRANZ. Diganimp hon-daou, te ha me.

VAN ARMECK. Ret eo d'imp beva. Anez se...

ROSENKRANZ Ret eo d'imp beva. Sed ar pez a lavaromp holl. Sed ar pez a gredomp holl, siouaz. Ret eo d'imp beva! Ha pa vimp maro, e kendalc'ho an douar da drei evelkent.

VAN ARMECK. Ha fellout a ra d'it rei da vuhez?

ROSENKRANZ. Nann.

VAN ARMECK. Neuze, perak e komzez ac'hanomp?

ROSENKRANZ. Eun amzer a zo bet m'em bije rôet a youl vat va buhez. Ha breman... Nann, n'eo ket abalamour d'am gwreg, na d'am bugale. N'eo ket abalamour d'imp, d'al labour hon eus c'hoaz d'ober, hag a c'hellomp ober kalz gwelloc'h eget nikun. Eun amzer a zo bet ma kave d'in e stourmen evid ar Wirionez.



VAN ARMECK. N'heller ket beza foll da viken.

ROSENKRANZ. Evid ar Wirionez em bije rôet va buhez, hag ouspenn. Breman...

VAN ARMECK. N'heller ket beza yaouank da viken kennebeut.

ROSENKRANZ. Yaouank pe nann, ma vefe c'hoaz eun den en hon touez hag a gredfe er Wirionez ken start ha ma kreden Enni gwechall...

VAN ARMECK. Ar c'henta e vefes d'ober goap anezan.

ROSENKRANZ. N'eus forz... Hennez a vefe hon den!

VAN ARMECK. N'out ket deut ken diskiant ha ma kreden.

ROSENKRANZ. Klev, van Armeck, e-lec'h c'hoarzin. Meur a wech em eus graet eur bedenn...

VAN ARMECK. Eur bedenn, te?

ROSENKRANZ. Meur a wech em eus graet eur bedenn... Ma ve daskoret d'in evid eur pennadig amzer ar fizians am boa gwechall...

VAN ARMECK. Sotoniou a-walc'h a rafes.

ROSENKRANZ. Perak out ken c'houero?

VAN ARMECK. Peogwir n'oulez ket va selaou. Dont a ran aman, war ar bouezusa kefridi m'oun deut biskoaz marteze. Hag e-lec'h va selaou ha komz ganin evel ma rez alies, e tistagez sorc'hennou evel pa rafes fae warnoun!

**ROSENKRANZ. Selaou a ran.**

VAN ARMECK. Eun den a rankomp da gaout. Mes gwell e ve kaout eun den dianav, divrud, en doare ma vo lavaret n'hon eus ket kemeret perz en taol. En

doare ma vo lavaret ez eo ar bobl a-bez he deus diskaret he gwaskerien. Ma c'hellimp dont diwezatoc'h, e-giz paotred an urz vat, e-giz savetecrien ar vro, hag e-lec'h sevel an dispac'h, dont e-giz reizerien.

ROSENKRANZ. Kompren a ran. Ezomm ebet d'it klask geriou bras d'am estlamma. Ma ve kavet e gwirionez eun den dianav, divrud...

VAN ARMECK. Eun den a netra.

ROSENKRANZ. Eun den a netra... An dud-se a vez kavet, pa c'heller o faea mat.

VAN ARMECK. O faea d'en em laza?

ROSENKRANZ. Dizonjet em boa!... Van Armeck, kae da glask an den-se. Evidoun-me ne rin ket... Ne gasin ket d'ar maro eun den evit traou n'int na mat na gwir marteze. Kenavo, van Armeck. Ma c'hounezomp, gounit a raimp dre gaer, pe ne c'hounezimp ket. Ha ma ne c'hounezomp ket, faziet hon eus. Netra ken. Kenavo. Labour am eus d'ober.

VAN ARMECK. Unan bennak a c'hortozez?

ROSENKRANZ. Ne c'hortozan den ebet, nemet ar paotr-se a zo deut bremaik, hag a fell d'ezan komz ganin.

VAN ARMECK. Mat, mat... Ma vefen te, ne vefen ket prest atao da zegemer an neb a zeufe d'am c'haout. Paka da varo a ri eun deiz.

ROSENKRANZ. Selaou. Eur wreg am eus, bugale am eus, eur vicher vat, arc'hant, brud, pep tra a c'heller da c'hoantaat. Ne chom ganin nemet eun tu da ziskouez va nerz-kalon. Ha derc'hel a ran d'ezan.

VAN ARMECK *a ya er-maez diouz an tu kleiz. Nebeut goude e tigor ar* MEVEL KOZ *dor an tu dehou.*

AR MEVEL KOZ. An den a oa deut a zo distro.

ROSENKRANZ. Lavar d'ezan dont.



*Ar* MEVEL KOZ *a ya kuit, hag ar* MICHEROUR *a zeu tre. Eun nebeut kammedou a ra e-barz ar gambr, ha neuze e chom a-sav.*

ROSENKRANZ (*o tiskouez d'ezan ar gador-vrec'h*). Azezit.

*Azeza a ra, abafet-holl, hag e chom hep ranna ger.*

ROSENKRANZ. Eun dra bennak hoc'h eus da lavarout d'in?

AR MICHEROUR. Ya.

ROSENKRANZ. Lavarit buan neuze, mar plij.

AR MICHEROUR. Aotrou Rosenkranz...?

ROSENKRANZ. Me eo an aotrou Rosenkranz.

AR MICHEROUR. N'em eus ket kalz da lavarout. (*Tenna a ra eur gelaouenn eus e c'hodell*). Gwelet em eus ho pennad-skrid.

ROSENKRANZ (*eun tammig diaes*). Va fennad-skrid? (*hegarat*) va lezit da welout pe bennad-skrid.

AR MICHEROUR (*oc'h astenn d'ezan ar gelaouenn*). « AN DUD HON EUS EZOMM » !

ROSENKRANZ (*o sellout prim ouz ar pennad-skrid da welout petra a zo e-barz*)... E gwirionez... Eur c'halvadenn hon eus graet... (*Sellout a ra prim ouz ar* MICHEROUR).

AR MICHEROUR (*o tremen e vizied en e vleo*). Deut oun, aotrou Rosenkranz, hag e fell d'in lavarout d'eoc'h eun dra bennak.

ROSENKRANZ. Lavarit d'in an dra-se.

AR MICHEROUR (*e vouez o vont war startaat*). Aotrou Rosenkranz,... dec'h da noz e oan eun den kollet,... dec'h da noz ne ouien ket petra ober, petra ober gant va nerz, petra ober gant va buhez. Prenet em

eus ho kelaouenn, ha lennet em eus ho pennad. N'em eus ket lennet kalz. Sklerijennet oun bet dioustu.

ROSENKRANZ *a stou e benn.*

AR MICHEROUR (*starloc'h c'hoaz*). Ha deut oun d'ho kaout, aotrou, peogwir e felle d'in lavarout d'eoc'h e oan a-du ganeoc'h.

ROSENKRANZ. Kalz a dud a zo a-du ganimp, den yaouank.

AR MICHEROUR. Ne ouzon ket lavarout mat... Dec'h o lenn ho pennad-skrid, em eus kavet...

ROSENKRANZ. Petra hoc'h eus kavet ?

AR MICHEROUR. Ar Wirionez.

ROSENKRANZ (*goustad gand eur vouez flour, flouroc'h c'hoaz e-kenver mouez c'haro ar* MICHEROUR). Fazia a reer meur a wech.

AR MICHEROUR (*trumm*). Nann, n'oc'h ket faziet, n'oun ket faziet, den ac'hanomp n'eo faziet. Diouz hon tu eman ar gwir, hag ar gaou, diouz an tu enep.

ROSENKRANZ (*hegarat meurbet*). Hep mar ebet... diouz hon tu eman ar gwir.

AR MICHEROUR (*dichek*). Ha kavout a ra d'eoc'h a-wechou n'eo ket ?

ROSENKRANZ. Nann. Anez se, va mignon, ne vefen ket aman. Anez se n'hor bije ket stourmet, me na va c'heneiled kennebeut, ken kalet ha m'hon eus graet. Anez se ne vefemp ket prest bemdez da rei, holl gwitibunan, hor buhez, evid ar pez... evel ma lavarit, evid ar Wirionez.

AR MICHEROUR. Trugarez, aotrou Rosenkranz.

ROSENKRANZ (*souezet hag hegarat*). Me eo a lavar d'eoc'h trugarez.

AR MICHEROUR. Tud hoc'h eus goulennet. Deut oun. Eun dra bennak hoc'h eus da rei d'in d'ober?



ROSENKRANZ. Netra, va mignon. Evid an amzer breman da vihana. (*Kerseenn ar* MICHEROUR *en em ziskouez splann war e zremm*). Netra, nemet hon difenn... komz evidomp... kavout d'imp voterien...

AR MICHEROUR. N'eo ket tud eveldoun hoc'h eus ezomm !

ROSENKRANZ. Eus peb unan hon eus ezomm, ha ne reomp fae war den.

AR MICHEROUR. N'oun ket desket a-walc'h.

ROSENKRANZ. Desket pe dizesk, petra 'vern ? Klevit, va mignon.

AR MICHEROUR (*o sevel*). Kenavo, aotrou Rosenkranz.

ROSENKRANZ. Azezit, mar plij, ha klevit ar pez am eus da lavarout.

AR MICHEROUR. Nann, aotrou Rosenkranz, kenavo.

ROSENKRANZ. Klevit, pa lavaran d'eoc'h.

*Ken rok eo deut mouez* ROSENKRANZ, *ken dishenvel diouz a-raok, ma azez ar* MICHEROUR *adarre, sebezet.*

ROSENKRANZ. Pe vicher hoc'h eus ?

AR MICHEROUR. Kalvez.

ROSENKRANZ. Pe oad hoc'h eus ?

AR MICHEROUR. Eiz vloaz war-nugent.

ROSENKRANZ. Dimezet oc'h?

AR MICHEROUR. Aet eo va gwreg diouzin.

ROSENKRANZ. Bugale hoc'h eus ?

AR MICHEROUR. Nann.

ROSENKRANZ. Ha gouzout a rit tenna gand eur bistolenn?

AR MICHEROUR. Unan a zo ganin bepred em godell.

ROSENKRANZ. Ne garit ket ar vuhez ?
AR MICHEROUR. Nebeutoc'h eget ar gwir.

*Gwelet en deus ar frazenn-se en eul levr istor bennak hep mar ebet.*

ROSENKRANZ. It beteg ar c'hoariva, gortozit e-kichen an nor, an hini vihan war an tu dehou. Anaout a rit ar jeneral Hirn? (*Ar* MICHEROUR *a stou e benn*). Pa zeuy er-maez, e laza a reot.
AR MICHEROUR. E laza a rin.
ROSENKRANZ. En em laza a reot goude.
AR MICHEROUR. En em laza a rin goude.

ROSENKRANZ *a sav.*
*Ar* MICHEROUR *a sav ivez, trelatet, hag a gerz beteg an nor, dalc'het digor gant* ROSENKRANZ. *A-raok mont kuit, ar* MICHEROUR *a chom a-sav.*

AR MICHEROUR. Aotrou.
ROSENKRANZ (*damizel*). Ya ?

*Kregi a ra ar* MICHEROUR *e brec'h* ROSENKRANZ. *He starda a ra. Hag ez a kuit raktal.*
ROSENKRANZ *a ya d'azeza e-kichen an daol, hag ar ouel a gouez trumm goude.*



*Pa sav ar ouel goustad adarre, eman sklerijennet ar gambr gant bannou kenta ar mintin. Ar gleuzeurig war an daol a zo chomet war enaou. Eman* ROSENKRANZ *azezet en hevelep lec'h, eul levr digor dirazan. Lenn a ra a vouez uhel, hep sevel e zaoulagad a-ziwar al levr.*

ROSENKRANZ. *E-lec'h ma kan an heol ha ma tav hekleo ar bed,*
*Eman al Liorz vurzudus.*
*C'houi hag a boan*
*Er poultr hag en tan,*
*Distrôit ho taoulagad diouz al Liorz vurzudus.*

*Ha ni a gan*
*A-hed an deiz,*
*Ha c'houi a ouel*
*A-hed an deiz,*
*Gant hiraez ha keuz d'al Liorz vurzudus.*
*Gwelet eun deiz,*
*Tec'het da viken,*

*Kanomp ha gouelomp,*
*Rak dont a ray,*
*War garr an amzer*
*Eman o tont.*

*Eur gorventenn vihan a riskl a-hed ar mor gwelevus eus ribl an dremmwel,*
*Eur skrij diheverz e tor ar grug,*
*Eul luc'hedenn sioul a ruz en draonienn,*

*Hag hen, dont a ray ivez: n'e*
*spurmantit ket.*

*N'e glevit ket o tont war garr an*
*amzer,*
*Ne spontit ket ouz e yud,*
*Ne souezit ket ouz luc'h e sell.*
*Eman o vale en ho kreiz.*

*Ar beujour binniget*
*Eus al Liorz vurzudus.*
*D'e zegemeret,*
*Ho kalonou 'zo mud.*

*Na rit ket fae*
*Warnomp, paour kaez tud.*
*E anavezet hon eus graet,*
*Daoust n'hon eus ket e welet.*

*E levenez divent*
*Ar re o deus meizet,*
*E doun o c'halon,*
*Ha kanet*
*Splannder ar Ger.*

*Gant kanenn ha kurunennou*
*Strewet,*
*Gant pedenn c'hlan ha meuleudi*
*Daskoret,*
*Da unan dister*
*A heulias kentel*
*Ar Ger en em c'hreas Kig,*
*Hag a vanas en hor c'hreiz.*

*Skei a reer ouz an nor en ta kleiz, ha* VAN AR-MECK *a zeu tre.*



VAN ARMECK (*ruz e zioujod, eun tammig dialanet*). Gouzout a rez ?

ROSENKRANZ *a sav e benn.*

VAN ARMECK. Ac'hanta! Bepred tud ar c'helaouennou an diweza da glevout ar c'heleier!

ROSENKRANZ. N'em eus klevet netra.

VAN ARMECK. Trouc'het eo ar pellgomzer. Deut oun aman d'ar red. N'em eus ket gellet dont dioustu. Lazet eo bet! Gand unan n'anavezer ket! en deus en em lazet goude! Saveteet omp. Rosenkranz!

ROSENKRANZ *ne lavar grik.*

VAN ARMECK. Ne lavarez grik ?

ROSENKRANZ (*klouar*). Sammet oun gand al levenez.

VAN ARMECK. Staget o deus ganti... A-benn kreisteiz e vo echu... Eman an arme a-du ganimp. N'eus ket eur soudard e kêr na 've breman war ar bale... Klev !

*Klevout a reer trouz eur bagad kanolierien o tremen a-benn-herr war ar straed.*

VAN ARMECK. Gouzout a rez petra ac'h eus d'ober?

ROSENKRANZ. Gouzout a ran.

*Souezet eo* VAN ARMECK *ha lakaet diaes gant doare* ROSENKRANZ. *Tevel a ra eur pennad. Neuze e c'houlenn :*

VAN ARMECK. Edos o komz gand unan bennak?

ROSENKRANZ. O nann ! O lenn unan eus barzonegou an diskiant-se a Hirsel edon.

*Eur paouez adarre.*

VAN ARMECK. Piou oa an den a zo deut d'az kaout dec'h da noz ?
ROSENKRANZ. Dec'h da noz ?
VAN ARMECK. Ya, dec'h da noz ?
ROSENKRANZ. Ne ouzon ket.
VAN ARMECK. Penaos, ne ouzout ket ?
ROSENKRANZ.. Den ebet !
VAN ARMECK. Den ebet?
ROSENKRANZ (*o heja e skoaz*). Eun den a netra!

Roparz HEMON.

# Kondle ar Flamm

Dre liorz kêr, en eur vutuni, Erwan a gerz. Dindan e gammedou e tasson, e-kreiz sioulded an noz, leur veinet ar vali. O c'houeza eus dounder dall an dremmwel, anal yen-sklas ar mor er gourlenn a c'hournij a-us d'an douarou moredet. War zehou eun tour-tan a zigor e lagad, a vare da vare. Setu deut adarre ar poent ma tarz war-du ar Mestr, eus an eneou peoc'hus, ar bedenn, peuz dianav d'an eneou diniver, o tastourni en argoll.

...............................................

« *Ra vo diouzimp pellaet hunvreou — ha teuziou spontus an noz — Dalc'hit start war hon enebour — gand aon na ve saotret hor c'horfou.* »

...............................................

Setu o ren, eur wech c'hoaz, war ar beg-douar-man, an euriou arvarus ma tiwan, sioul, e gwazied mab den, ar c'hoant d'an diskuiz dilavar etre divrec'h flour ar Vuia-karet. Ar goulou, strewet aman hag ahont, e-mesk ar gwez, liou an noz, a seblant krena gand ar riou. Ha kalon Erwan, en e gretz, a skrij gand an anoued. Eun ano, war eun dro c'houerv ha c'houek war e ziweuz: Ivona... hag e klev evel m'o c'hlevas, n'eus ket pell, eun abardaevez latarek a viz here, o tont beteg ennan, dre ar prenestr damzigor,

evel a-dreuz d'eul lusenn a zigasted, moueziou krenus merc'hedigou o kana meuleudi da Zoue. Na disterat eun dudi d'eur paour kaez treantet e galon gant broud ar c'hoant, ar bed holl o steuzia dirazan, nemet eun dremm hoalus, he daoulagad liou ar c'histin. Ar peurrest, — labour, kredenn, studi, karanteziou, — n'eo ken nemet eun hunvre c'houllo. Ne van netra anezo, skubet ma 'z int da get, evel gand eur barr avel. Netra ebet ken ne vev nemet ar bedig enk ma trid ennan, stag ouz stag, daou gorf, — ha daou ene.

Ivona! plac'hig herr he divrec'h gwevn, entanet he c'halon gand ar c'hoant diwalc'hus! Kerzout a ra dre ar vuhez, evel eur gazenn sioul meurbet, dizeblant kaer he doare, hogen prest dalc'hmat he skilfou da stleja daveti, prim ha didrouz, an tamm eurvad he dic'hoanto evid eur predig amzer. Rak naon he deus, eun naon direiz, hag e talc'h warni hech-unan koulskoude betek ma kav an tu ha ma kav en he c'hreiz an disfizians ouz ar gour digar, kasaet ha karet war eun dro. He lod a baradoz an douar a fell d'ezi, dre laer, peogwir ne zeu ket dre gaer. N'eo ket gwall chalet an tamm anezi gant hec'h ene. — Eun ene ? piou 'oar? — N'eman ket kennebeut he freder gand ar bed all. Ne ra forz nemet eus bleuniou bresk he yaouankiz, o frond mezvus, hag a rank talvezout a-raok gwenvi. Deut eo e buhez Erwan evel eun enkeler goapaus ha karantezus, ha ken trumm all ez eo aet kuit. Abaoe, avat, e c'hourdrouz bepred, e toull e skouarn, ar vouez flour he c'homzou rouez. Ha fenoz, dre ma 'z a e gouelec'h dall an noz, e kred d'ezan gwelout, harp ouz e zremm, — evel ma voent n'eus ket pell, — an daoulagad kevrinus ma seblante d'ezan spurmanti en dounder anezo, evel deliou maro an diskar-amzer e strad



eur feunteun, war lez eur c'hoad dizeliet... Hag e kloze gant truez hag anken, dindan e bokou c'houeka, o malvennou skuiz. Aet eo breman gant he hent, ar goantennig kaez; mar goar Doue da belec'h, hi ne ra ket.

Kollet en e hunvre, Erwan, hep gouzout d'ezan, a zo degouezet e toull dor e di. Ya! koulz eo pignat da glask, ha da gavout marteze, er c'housked frealz difinv an ankounac'h. Enaouet eo eur wech c'hoaz ar greuzeul. Siouaz! an tasmant karet a zo aze diwel er gambr. Frond he bleo du a zo en aer a ziskenn e skevent Erwan, ha gwisket ec'h en em sant penn da benn gand ar sonj anezi, evel gant sae loskus Herakles. Dinerz, faezet, heb an distera youl da stourm, e kouez en e gador-vrec'h, en eur bellaat dioutan e levriou a-stlabez war an daol, hag e vouskan evitan e-unan, evel ma tivizfe ouz e ene, Beaj Kondle.

— « *Eun deiz edo Kondle ar Flamm e-kichen e dad e Gorre Usnec'h, ma welas o tostaat eur vaouez he gwiskamant iskis.*

— « *A beban e teuez-te, gwreg? emezan.*

— « *Dont a ran, emezi, eus Douarou ar Re Veo, ma ne vez enno na maro, na pec'hed, na fazi...*

— « *Piou a gomz ouzit, va faotr? eme Gond d'e vab.*

« *Hag ar vaouez hag eilgeria:*

— « *Komz a ra ouz eur wreg yaouank, koant hag uhelouenn, ha ne deo tonket na d'ar maro na d'ar gozni. Karout a ran Kondle ar Flamm, ha setu m'e bedan da zont e Kompezenn al Levenez, ma ren enni da viken ar roue Boadag...... Deus ganen, Kondle ar Flamm...... Mar asantez, da gened ne wenvo ket ha*

*bepred e vo ennout, en o sked, quouankiz ha koantiz.*

*« Ha Kond ha gervel davetan e zrouiz... hag an drouiz ha kana da sevel dreist mouez ar wreg gand aon n'he c'hlevje den, hag adal neuze Kondle n'he c'hlevas mui. Hogen, kent kila dirak kan an drouiz, taolet he doa eun aval da Gondle, hag e-pad eur miz e vanas heman hep debri nag eva. Fae a rae war gement boued nemet an aval e ve; ha kaer en doa debri dioutan ne zigreske tamm an aval, hogen chom a rae en e bez. Hag e savas gant Kondle hiraez d'ar wreg en doa gwelet.*

*« Da zeiz diweza ar miz edo Kondle e-kichen e dad e Mag Arc'hommin, pa welas o tostaat an hevelep mouez ha kent... Sottezet oa Kond dre ma ne gomze mui Kondle ouz den bep gwech ma teue-hi tost d'ezan.*

*« Hag intent a rez ster ar pez a lavar d'it? a c'houlennas Kond.*

*« Ne ran ket tre, eme Gondle; karout a ran va zud dreist pep tra, hogen hiraez am eus d'ar wreg-se.*

*« Hag ar vaouez ha kenderc'hel:*

*— « Gant poan e stourmez ouz lano da c'hoant, az silej pell diouz da dud; pignomp em bag wer ma 'z aimp da rouantelez Boadag. N'eus douar ebet hag e ve ken tenn denesaat outan; gwelout a ran emau an heol splann, izel en dremmwel, hogen ahont e vimp a-raog an noz, hag hounhont eo ar vro ma leugn ar joa kalon kement hini a gerz drezi...*

*« Pa voe echu gand ar vaouez hec'h cilgeriadenn, Kondle a sailhas prim pell diouz e dud ha pignat er vag wer. Gwelet e voent o pellaat. A-vec'h ma c'helle an daoulagad heulia anezo en doare m'oant douget war gein ar mor. Abaoe n'int bet gant nikun sparmantet, ha den ne oar da belec'h int aet. »*



Da velkoni kalon trelatet Erwan n'eus ket er bed kaeroc'h danevell eget hounnez, awenet gwechall goz d'e ouenn gand ar vuhez. Dare eo ivez da staga evel Kondle gand e veaj hep klask gouzout zoken mar kas e hini d'ar Gwennved pe d'ar maro diremed. Divrec'h klouar eur plac'hig dibreder, stardet en e gerc'henn eun abardaevez diskar-amzer, o deus teuzet e nerz gwechall. Aval kontammus he c'harantez en deus serret e galon ouz pep boued a dalveze d'ezan kent yec'hed ha joa. Bouzar eo deut e ziskouarn da veza ouz kement mouez nemet e ve hini ar vorwreg steuziet breman, ha marteze da vat, en dremmwel, hogen, war a gred d'ezan, dalc'hmat ouz e c'hervel. Hag ez ay en doare-se gant red an dour, bag diroenv ha distur, hep keuz, hep morc'hed ha dibedenn, keit ha ma plijo gant Doue... pe gand an avel.

ABEOZEN.

# Envorennou Beaj

## V. — E Kêrdiz

*(Kendalc'h)*

EUR GERIENNOU BENNAK DIWAR-BENN KER. — AN DOUR HAG AN AEZENN-LESKI. — AN ILIZIOU. — AN ILIZ KATOLIK. — STREADOU-KER. — AR PORZ-MOR.

Kêrdiz a zo eur gêr eus ar re binvidika. Eus ar glaou-douar e teu ar binvidigez-se he deus graet eur c'hresk souezus er c'hantved diweza (34) Gant-se, arabad gortoz, pa zegouezer e Kêrdiz, gwelout paleziou, tïez, ilizou koz. N'eus a draou koz nemed ar c'hastell hag abatti Llandav, eul leo bennak diouz kêr. Streadou ec'hon, terdouaret peurliesa (35), riblennet-ledan, tïez giz vreman o sevel a bep tu, ha, da noz, o para war an traou-ze, gouleier an tredan hag an aezenn-leski, setu eno Kêrdiz.

(34) E 1925 eo emaoun o skriva an envorennou-man.

(35) Hinjennou a zo pavezet gant paveziou prenn da vihanaat trouz ar c'hirri a dremen drezo.



Daou dra a gaver stank-ha-stank e kêr: an aezenn-leski, a zo marc'had-mat p'eman war al lec'h an danvez d'hen ober (36), hag an dour. Biskoaz n'em eus evet kerkouls dour hag e Kêrdiz! Hag ez eus eur puilhentez anezan. Evid an aezenn-leski, e vez devet dreistholl e diabarz an tïez. E pep kambr ez eus eun *teth-nwy*, gouez da Gembreïz, da lavarout eo eur beg aezenn-leski (pe eun dever-gaz, mar bez gwell ganeoc'h). Nebeut a erbed a vez anezi, rak, pa saven d'am c'hambr, d'an noz, e ti an Tad Hayde, diwezat peurlïesa, e kaven bepred va aezenn war enaou: ar vatez eo he doa hec'h enaouet goude koan hag her lezet evel-se da leski meur a eurvez.

Evel m'eman kêr pinvidik-meur, ez eo eus ar brava an holl dïez boutin ,dreist-holl an Ti-kêr hag al Levrdi. Ne zistroïn ket war ar pez em eus lavaret diwar-benn heman uheloc'h. Dirag al liorz-veur Cathays e sav an Ti-kêr. A-us d'an nor-dal, eun dôenn tôet-kromm, uhel-tre, hag en eur penn eus ar palez eun tour hir henvel ouz eun tour-iliz. En diabarz saliou bras ha kaer, unan anvet ar Sal maen-marbr (*Marble Hall* e saozneg), pavezet ma 'z eo ha kolonennet-holl e marbr lufr.

Pa zegouezer eus Breiz, n'heller ket mirout a veza souezet rak niver ar chapeliou, ilizou, templou bet savet gand a bep doare kredennourien: methodistiz, badezourien, kristvreuriezourien, wesleyiz, irvingiz, ilizourien Bro-Zaoz hag i rannet e diou lodenn, ilizourien uhel hag ilizourien-izel, presbuteriz pe ilizourien Bro-Skoz. Ar re-man em eus gwelet eun dervez o vont d'o chapel a vandennad gant peb a levr Skritur-Sakr dindan o c'hazel.

(36) Ar glaou-douar.

E-touez an tiez-azeuli-Doue, eur meneg a ziforc'h a dlean ober eus iliz katolik an Tad Hayde a oa bras ha dalc'het a-ratre, darempredet dreist-holl gand Iwerzoniz. Ar re-man a zo kristenien eus ar gwella. Eun abardaez em boa c'hoant da vont d'an iliz hag e tegouezis enni dre an nor vihan. E lost an iliz, tost d'an nordal a oa serret, e welen war eur bank evel eur bern pilhou a veur a liou, gwenn ha glas dreist-holl. « Ar wech-man, emezoun-me, en deus ar sakrist c'houitet war rei e daol skubell p'en deus lezet eun hevelep bern pilhou en e iliz. » Ha me o tostaat da welout. Pegen sebezet ne voen ket! Dindan ar pilhou gwenn-glas eur paotr koz a Iwerzon, barv ha blev gwenn, a welen o lavarout e Rozera. Gant kement a veoder n'oufen ket hel lavarout! Diskouez a rea beza evel beuzet-holl e Doue.

War greiz streadou Kèrdiz ez eus linennou tramkirri tredanek o tremen stank-ha-stank, ha, da noz ha da veure, pa serr pe pa zigor ar staliou hag ar bureviou, eun niver a dud yaouank, paotred ha merc'hed, implijidi pe gomisien, o vont d'o labour pe o tont endro d'ar gêr war o c'hezeg-houarn. E-touez ar re-man, eur re bennak liou ruz a vez marc'heget gand implijidi ar post o vont da gas al liziri hag ar c'heleier dre 'n orjal.

N'heller ket tremen dre streadou Kêrdiz hep beza souezet gant net e vezont. Ne weler warno nag atredou, na zoken tammou paper, pluskennou aouraval (37) ha traouachou all evel war ruiou hor c'hêriou Breiz. Evit digemer an holl loustoni-ze, ez eus endro da beuliou an tredan rouedou ma rank an dremenidi stlepel ebarz kemend a c'hallfe louza ar stread. Ouspenn-ze

(37) Pe oranjez.



gwalc'het ha skarzet e vez abret pep beure streadou-kêr gant dourerezed ha skuberezed stlejet gant kezeg (d'ar mare ma welis Kêrdiz evid ar wech kenta), gant dourerezed ha skuberezed dre dan breman.

Streadou Kêrdiz, hag i diazezet ker mat, kel lufr, ker kompez ha ker kalet da welout, a zo evelato toull-didoull an douar dindano, treuzet ma 'z eo dre ganiou a bep doare, darn evit degemer an dour-glao hag ar c'hailhar a-ziwar ar streadou, al loustoni diwar an tiez, darn all evit degas da gêriz an dour mat hag an aezenn-leski. Bez ' ez eus c''hoaz tuellennou ha korzennou evid ar c'has-nerz hag ar sklerijennerez tredanel ha re all evid an orjalennou-kelaoui hag an orjalennou-kaozeal.

E-pad an noz e vez sklerijennet streadou ha leurgêriou Kêrdiz gant kreuzeuliou dre gannder pe dre wareg a laka anezo ker sklear ha war greiz an deiz.

Eun dra ijinet-dreist e Kêrdiz eo an troazlec'hiou hag ar priveziou boutin. Kleuzet ez int dindan zouar, sklerijennet mat, avelet dispar ( c'houez fall ebet enno) ha dalc'het net-tre dre eur builhentez a zour. Unan a welis a oa dalc'het ennan an dour e-kreç'h en eun oglenn pe gibell vras gwer-holl leun a besked ruz, hag eun dudi e oa, p'en em gaved o sacha war gordenn an dour, gwelout ar peskedigou o tripal (38).

Al lec'h ma verv dreist-holl buhez Kèrdiz eo ar porzmor. Gallout a reer kaout eur gwel anezan diwar eun dreuzell houarn hir-hir a zo stennet a-us d'eur c'horn dioutan. Eviti da veza klozet en daou du gant speurennou prenn, dre ar gremou a zo etre ar plenk, e wel an tremener dindan e dreid evel eun ifern a c'hlaou-

(38) Eur sil metal stank a vir outo a vont gand an dour ermaez eus ar gibell.

douar, a uloc'h, a voged hag a drouz. An neb n'eo ket a-walc'h d'ezan an taol-lagad-ze, graet tro al lennou: *West Bute Dock, East Bute Dock, Rath Dock,* hag all! Red e vezo d'ezan kaout divesker mat rak kilometradou en devezo d'ober ken na vo peurc'hraet e valeadenn! Petra 'welo? Listri a-ugentadou o karga glaou-douar a-hed kaeou-zo; re all, a-ugentadou c'hoaz, ouz kaeou pelloc'h, o samma tolzennou houarn-teuz ha barrennou-dir. Hentou-houarn ha hentou-dour (39) oc'h en em groazia a bep tu ha warno bagoniou ha kobiri a lostennadou o tegas ar glaou-douar eus mengleuziou an diabarz-vro, an dir hag an houarn-teuz eus uhelforniou Dowlais, Cyfarthfa ha Tredegar. E lennou all eus ar porz-mor, miret d'an embarzerez, e welo hon den listri all, a-ugentadou bepred, o tiskarga ar c'hailh-kouevr evid al labouradegou, ar prenn evid ar mengleuziou, an ed hag ar bleud a dalvezo da vaga kêr hag ar vro. Dre-holl, da gas da benn ar c'hargadiskarga al listri, ar c'hobiri hag an treniou, eun armead givri bras: givri dre dan, givri dre zour ha givri tredanel, ar re-man o labourat didrouz-kaer, hep lousaat an aer gant moged hag uloc'h evel ma vez gand ar givri a ya en dro dre nerz an aezenn diwar zour.

Da rei d'am lenner eun tanva eus beoder al labour e porz Kêrdiz, e rôan aman eun niverennou bennak kemeret diwar *The Book of Cardiff* (40): er bloaz 1910, ar c'hementadou glaou-douar kaset ermaez dre ar porz, lakaet holl en eur strollad, a save dreist da ugent milion a donelladou: ar c'hementadou dir, houarn-teuz

---

(39) E-touez kanoliou-dour Kêrdiz, ar vrudeta hini eo Kanol C'hladmorgan e teu drezi d'ar porz-mor glaou-douar an diabarz-vro.

(40) *The City and Country Reader, edited by a University Graduate,* N° 1, p. 74 (*The Tudor Press, Cardiff*).



ha marc'hadoureziou all da zek milion a donelladou. Al listri stag ouz ar porz a zouge etre nao ha dek milion a donelladou.

Tro-dro da borz-mor Kêrdiz ez eus labouradegou bras a bep doare: uhelforniou ha teuzerezou-dir ma reer enno ar follennou dir a ya d'ober al listri houarn, labouradegou kouevr (*Tharsis Copper Works*), labouradegou sevel hag aoza listri, orjalennou, gwispiderezou, milinou-bleud.

(*da genderc'hel*). F. VALLEE.

# Anhun

Lamm ha strons ha lusk ha stirlink an houarnach hag ar rodou, lenv ar c'hoadach, taoliou-skourjez ar gouleier er broiou bras dianav evel eun aveler o tigeri hag o serri en denvalijenn du dall, dir an diou roudenn hent-houarn evel an tonkadur dindanoun, hag ar c'housked o tont, o tont, hag o tec'hout bepred gant c'houez ar peg hag ar bleo, heug ha donjer ha pep nervenn antellet betek regi, hag ar gleuzeur-se en trepas,difinv, didruez em lagad. Beaj-noz: anhun.

▲

Du-hont, e-tal ar mor, eman ar geriadenn. Glas eo an dour bras tro-war-dro. Hag eno, n'eus trouz ebet nemet sarac'h al lano war ar bili, nemet chourig ar bagou a-hed ar c'hal. Ha moueziou merglet ar verdeidi. Ha c'hoarz damskiltr Elena.

Henvel ouz son kloc'h faoutet ar chapel eo c'hoarz Elena. Henvel he bleo rouz fuilhet dindan he c'hoef ouz ar c'hinvi war ar voger diouz tu ar mor, dindan gouribl an dõenn. Henvel he divesker ouz gwerzidi koaret an aspled dirag an aoter nra tuoulin gwrac'hed du bep mintin da gomunia.



▲

Da gresteiz, eman didud ar c'hrae rouz, hag eur marc'h bihan a-sav e-harz an tornaod, hag el lec'h ma sank skeud moug ar c'herreg e strad ar mor, eman ar paotr-karr o kouronka e-kreiz ar bezin punet endro d'e ziouhar. Ha n'eus netra war an dour nemet eul labous hepken. Hag e penn ar beg-douar moger hir tommheoliet an ti gwenn, serret ar stalafiou warnan.

▲

Ar beg-douar-man a zo d'in, hag ar vro izel-man pelloc'h, krin ha kras hag askournek, hag ar mor uhel-man o poueza war va diskoaz p'eu em astennan. Astennet oun a-c'houen va c'hein, ha tra ma sank an douar etrezeg ar mor dare d'e lonka, e sellan etre ar c'houmoul, a gendalc'ho da blava daoust d'ar gwall zarvoud braouac'hus a c'hoarvezo, o c'houzout ec'h ehano va sell, kant milion vloavez ac'han, war eur steredenn.

▲

Da ziv eur goude kreisteiz pa zegouez ar bagou gant brizili e teu ar plac'hed yaouank war ar c''hae, Elena en o fenn, helebini ganto da c'houzout piou a vo ar genta da brena pesked. En deiz all he deus risklet Elena war bezin gludennek ar c'hal, ma tirollas an boll da c'hoarzin hag ar garabasenn zoken. M'he deus ranket gurmi a-bouez he fenn e-pad eur c'hard-eur da virout na vije klevet war ar c'hae fentigellou ar vartoloded.

▲

Hinoni a ra da deir eur, pa dreuzan leurenn an iliz war ar pavez tomm poaz a-hed ar voger, hag an tiez zo leun a skeud, ma ne welez e-barz dre an nor digor frank en eur dremen netra nemet skeud ar momeder ruz ha koef ar vaouez o vont-dont marteze. Sioul eo leurenn an iliz, nemet divalo eo eun tamm ha nebeutoc'h romantel eget ma vije abalamour d'ar porz douar kaletaet gant boteier-koad paotred ar c'hatekiz trowar-dro e-lec'h eur vered. Hogen ac'hano e c'hellez gwelout an hent o pignat ha peuliou ar pellskriverez hag an tiezigou nevez gand eul liorzig a-raok e-lec'h ma 'z eus elestr ha tulipez, ha jenofl da veza lakaet e toull nozelenn da chupenn gant maouez an ti.

▲

Levenez an dour glan en ouf bihan traezek digenvez e gwasked ar reier, minic'hi ar givri-mor hag ar c'hranked. Levenez ar geot o kreski ken hir ha ken tener ha ken glas betek kribennou gwerc'h koummouigou al lano. Hag eno, e frailh an tevenn, ez eus ivez eur feunteun, ken bihan ha ken dister ma ne weler anezi nemet ar roudenn c'hleb war ar roc'h ha boullouigou dour peget dre vurzud e beg ar geotennou hag ar bleuniou steredhenvel gwenn kann.

Eur feunteun all a zo, tost d'ar vourc'h, ken izel all e-tal an dour, ma lamm an tonnou e-barz pa vez garo ar mor. Eno e welez a-hed an deiz ar merc'hed e krap an tornaod o tiskenn hag o pignat, o fodou dour war o fennou, gand ar wenodenn boultrek ha skuiz gand o zreid. Eno e welez ivez eus an uhel karrezennig dour



glas-soavon ar poull-kanna, ar merc'hed daoulinet hag o golvizier o strakal, hag ar vugale saotret gand ar bara, an amann, an traez ha dour lous ar richer o tiskenn goustad a-dreuz d'ar c'hrae.

▲

An tour dismantret e lein ar grugell a zo bet eur vilin gwechall. Hag e c'hellez skrapa beteg ar gern da welout mor ar C'hornog. O tont re vuan, mall ganin gwelout, em eus spontet eun danvad du, a zo savet evel eun tasmant, e nask korvigellet en-dro d'e bao, hag a zo kouezet.

Ac'hano pa gouez an noz war ar vro ec'hon izel-se, ez out ken doaniet da-unan-penn ma tiskennez daved an dud hag ar vourc'h prim ha prim, an avel yen war da lerc'h, ken na dizez an tiez, war an hent meinek dilezet gand an heol.

▲

Da serr-noz eman paotred ar geriadenn renket a-hed ar c'hae, harpet o c'heinou ouz an tiez hag harpet o boteier-koad ouz dinaou ar c'han. Butuni ha tufa, butuni ha tufa a reont, ha sanka o daouarn e godellou o brageier ledan.

Neuze eman dremmou ar plac'hed yaouank ouz prenester ar sanailh evel turzunelled er c'houldri. Unan hag unan, skeud va dremm a skub an holl dremmouse.

▲

Hag an noz. An tanlec'h. An dour gwelevus a-zindan. Mouez ar sonskriverez en davarn a-bell. Hiraez d'ar gêr ha d'ar baliou lugernus, ha skuiznez.

▲

Va c'heriadenn a zo d'in. E doun va spered he dougan. Ha kerse eo ganin gouzout n'eus keriadenn henvel outi war an douar, — nag ar geriadenn-se zoken, — ha n'he deus a wirion netra nemet ar skeudenn, displann ha finvus em envor, gwelus d'in ha d'in hepken, na c'hellan e doare ebet diskouez d'eun all, nemet rei d'ezan eun alberz, fals ha gwaret, anezi. Pa sonjan ez oun va-unan o kantren dre vilendall va faltazi, n'eo ket lorc'h a sav ennoun, hogen tristidigez ec'hon, evel eur roue leun a dan ar yaouankiz, e-unan e-kreiz eur gouelec'h.

▲

Perak ne stagfe ket va c'houn ouz an dremm-se damguzet en amc'houlou, arc'hlas ha sioul ha kenedus evel eun dremm varo? Daoust ha n'eo ket spez ar maro, o c'hournijal e-metou an dud kousket-se, diflach da dic'halloud dirag an noz, a spont levenez va c'halon ? Du-hont, em c'heriadenn, n'eus nemet buhez ha keflusk ha skierijenn. N'eus na damskeud nag amc'houlou, na lec'h zoken evid amzivin pe varo. An traou a vez glas, melen pe ruz, hag e c'hellez heulia bevenn ar skeud gant beg da nadoz.



▲

Keuz d'ar geriadenn, d'an dud ha d'ar mor. Keuz d'an envor a dec'h hag a sil hag a bleg hag a dremen, skiltr ha c'hoarzus evel dour. Keuz d'an nozvez aet da get, ha morzadur, ha kasoni ouz an dremmou hag ar maeziou estren o spurmanta e latarenn ar gouloudeiz. Breskter ar spered, krouer kabac'h ha seizet. Gand al lusenn war ar werenn e koaz tiez va hunvre. Diwez eur bed. Paotr ar bilhedou o youc'hal evel Ael ar Varn diweza.

Roparz HEMON.

# Math Mab Mathonwy

Math Mab Mathonwy a oa aotrou war Gwynedd (1) ha Pryderi mab Pwyll (2) war eur *cantref* war-nugent en Deheu (kreisteiz). Sede pere ez oant: seiz *cantref* Dyvet, seiz Morgannwg, pevar Keredigyawn ha tri Ystrat Tywi. En amzer-se, n'helle Math mab Mathonwy beva nemet e zaoudroad a vefe e barlenn eur plac'h yaouank (3), gant ma ne virje ket reustl ar brezel kement-se outan. Goewin merc'h Pebin, eus Dol Pebin, eo an hini a oa gantan. Bez' ez oa anezi koanta plac'h yaouank he amzer diouz ma ouied dre eno. E Ker Dathyl en Arvon e rae Math dalc'hmat e chomadur. N'helle ket ober an dro d'e vro; met Gilvaethy mab Don hag Eveidd mab Don, e nized, mibien d'e c'hoar, hag o zud d'o heul, a veze ouz hen ober en e lec'h.

(1) Gwynedd a zo ano ar rann-vro hanternozel a Vro Gembre. Powys eo hini al lodenn greiz, ha Deheu pe Deheubard hini ar C'hreisteiz, en amzer goz.

(2) Pryderi mab Pwyll a zo meneg anezan e daou skourr all eus ar Mabinogi. Danevellet eo e vaberez e Pwyll Prins Dyvet, hag e vignoniez ouz Manawyddan en trede skourr.

(3) E-touez kargidi lez ar roue e kaver meneget e Lezennou Bro-Gembre an *troediawc* (douger-troad). Bez' en doa da zougen treid e vestr en e varlenn adal ma 'z azeze ar roue ouz taol beteg an eur ma 'z ae da gousket.



## ORGED GILVAETHY OUZ GOEWIN

Ar plac'h yaouank a chome bepred gant Math. Hogen Gilvaethy mab Don a lakaas e sonj enni hag hen d'he c'harout kement ma n'ouie penaos ober abalamour d'ezi. Ha sed e liou, e neuz hag e zoare o fallaat diwar e garantez outi ma n'oa ket aes e anaout ken.

Ha Gwydion e vreur ha sellout piz outan eun deiz.

— A waz, emezan, petra a c'hoari ganez ?

— Perak? eme egile, petra a spurmantez-te ennoun?

— Gwelout a ran ec'h eus kollet kened ha liou. Petra a c'hoari ganez ?

— Aotrou breur, emezan, ar pez a zo o c'hoari ganen-me ne dalv netra d'in hen anzav ouz den.

— Petra eo, va ene? eme Wydyon.

— Goût a rez, emezan, galloud-dreist Math mab Mathonwy: pe guzulig bennak a ve, ha daoust pegen izel e c'helife beza, etre tud, a vez klevet gant Math, mar deu an avel beteg ennan.

— Ac'hanta, eme Wydyon, tav pelloc'h. Anaout a ran da sonj. Karout Goewin a rez.

Hag egile neuze, pan ouezas ez anaveze e vreur e sonj ha leuskel pounnera huanadenn ar bed.

— Paouez a huanadi, va ene, eme Wydion, ne deo ket evelse e c'hounezer. Me a lakaio, peogwir n'heller ket tra ahendall, Gwynedd, Powys ha Deheubarth d'en em sevel, evit klask kaout ar plac'h yaouank. Ha bez laouen. Ober a rin se evidout.

## TRO-BLEG GWYDYON

Hag i ha mont da c'houde davet Math mab Mathonwy.

— Aotrou, eme Wydyon, war am eus klevet, en Deheu ez eus deut eun doare loened ha ne voe biskoaz anezo en enezenn man.

— Pehini eo o ano? eme Vath.
— *Hobou* a reer anezo, Aotrou.
— Pe seurt loened eo ar re-se ?
— Anevaled vihan, gwell ar c'hig anezo eget kig ejen. Bihan int hag o trei ano emaint. Moc'h a reer anezo breman.
— Da biou ez int ?
— Da Bryderi mab Pwyll. Kaset int bet d'ezan, eus Annwn, gand Arawn roue Annwn, (hag hizio c'hoaz e talc'her eus an ano-se *hanter-houc'h, hanter-hob*). (4)
— Mat, eme Vath, penaos e vo gallet o c'haout digantan ?
— Mont a rin, me daouzekvet, hag holl e vimp gwisket evel barzed, Aotrou, da c'houlenn digantan ar moc'h.
— Bez ' e c'hall o nac'h ouzoc'h, emezan.
— Ne doun ket fall da denna troiou-pleg, eme Wydyon. Ne zeuin ket en dro heb ar moc'h.
— Kae 'ta laouen ez hent, eme Vath.

**PENAOS E TEUAS AR MOC'H DA WYNEDD**

Hag hen ha mont gant Gilvaethy, ha dek den a-gevret ganto, betek Keredigyawn, d'al lec''h a anver hizio Ruddlan Teifi: lez Pryderi a oa eno, hag e doare barzed e teujont e-barz. Laouen e voed outo. Lakaet e voe en noz-se Gwydyon e-kichen Pryderi.
— Ac'hanta, eme Bryderi, stad a vo ennomp o klevout eur marvailh digant lod eus an dud yaouankhont.
— Ar c'hiz ganeomp-ni, eme Wydion, an nozvez kenta ma tremenomp e ti eun uheliad, eo e prezegfe

(4) An dra-man hervez an Ao. Loth a vije eun eveziadenn diwar bluenn unan eus ar re o deus eilskrivet an danevell. E meur a lec'h e vije abeg da lavarout hevelep tra.



ar Penn-kan (5). Me eo eta a zisplego d'it eur marvailh ez laouen.

Gwella marvailher ar bed holl oa Gwydyon. An nozvez-se diduella al lez a eure gant divizou plijus ha marvailhou kement ma voe eun dudi da beb-unan ha m'edo da gant Pryderi komz outan.
— Aotrou, eme Wydyon d'an diwez, ha gwell e c'hall nikun ober va c'hefridi ez kenver egedoun-me va unan ?
— Eun teod distagellet mat-dreist ez eo da hini-te.
— Sed aman va c'hefridi, Aotrou : azgoulenn diganez an anevaled a zo bet degaset d'it eus Annwn.
— Ya, eme Bryderi, ne vije tra aesoc'h er bed, paneve ar feur-emgleo a zo etrezoun ha va fobl war o divout; setu hen: ne dint diganen ken n'en devo daougementet o niver dre ar vro.
— Aotrou, eme Wydyon, gellout a ran da ziliamma diouz ar promesaou-se. Sed aman penaos e c'hellan se: na ro ket d'in ar moc'h fenoz, hogen n'o nac'h ket ouzin kennebeut. Warc'hoaz e kinnigin d'int eun eskemm evito.

Hag en noz-se ez ejont, hen hag e geneiled, d'o lojeiz evid en em glevout.
— A wazed, eme Wydyon, n'hor bezo ket ar moc'h dre c'houlenn anezo.
— Ac'hanta, emezo, dre be dro-bleg o c'haout ?
— Dont a rin a-benn, eme Wydyon.

Hag hen neuze ha staga gand e droidellou-hud ha da ziskouez e c'halloud. Degas a eure, dre hud, da veza daouzek marc'h kalloc'h, daouzek levran du, bruchedet gwenn peb anezo, daouzek tro-c'houzoug

(5) Ar Pennkerdd a dalvez e ano kement ha « Penn ar C'han », « Penn ar Sonerien ». An hevelep den a garg ez eo hag ar « barz kadoret » menegel e Lezennou Dyvet.

gand o roll outo, ha nikun eus ar re o gwele n'ouie n'oant ket aour; daouzek dibr war ar mirc'hed hag e kement lec'h anezo ma tlee beza houarn ez oa aour fetis. Ar ranjennou a oa graet henvel ouz an dibrou.

Gand ar mirc'hed hag ar c'houn e teuas davet Pryderi.

— Demat d'it, Aotrou, emezan.

— Doue a roio mad d'it, eme Bryderi. Degemeret mat ra vezi.

— Aotrou, eme egile, sed aman d'it peadra da denna da c'her, ac'h eus meneget neizeur diwar-benn ar moc'h: n'o rofes na n'o gwerzfes biken. Gellout a ri evelato o zroka ouz eun dra hag a vo gwell. Rei a ran d'it an daouzek marc'h en doare ma 'z int harnezet, gand o c'hebestr, an daouzek levran gand an troiou-c'houzoug hag o rollou evel m'o gwelez hag ivez an daouzek skoed a welez ahont. (Ar re-man en doa trôet diwar gebell-touseg).

— Mat, eme Bryderi, emaomp o vont da gemer kuzul.

Sed aman a voe asantet: rei ar moc'h da Wydion ha kemer digantan en eskemm ar mirc'hed, ar chas hag ar skoedou.

Ha neuze e kimiadas diouto tud Gwynedd hag en hent gand ar moc'h.

— Kenveajourien, eme Wydyon, ret eo d'eomp kerzout affo. Ne bad ar breou nemet eun dervez.

En noz-se e savjont betek lein Keredigyawn el lec'h ma anver c'hoaz en abeg da ze Moc'htref (6). Antronoz e kemerjont adarre penn o hent ha treuzi

(6) Kenveria an anoiou le c'h-se gant Motrev e kichen Keraez. Mochnant pelloc'h a dalvez kement ha « Gouer ar Moc'h ». Creuwyryon a zo diveret gand an oberour e ano eus craw, « kraou ».



Elenit hag en noz war-lerc'h e voent etre Keri hag Arwystli, er gêr a anver ivez abalamour da se Moc'htref hag ac'hane e kerzjont war-raok beteg ar *cymmwt* eus Powys a anver, atao evid an hevelep abeg, Moc'hnant, hag eno chom an nozvez-se. Ac'han ez ejont betek cantref Ros ha menel eno eun nozvez all er gêr a anver c'hoaz Moc'htref.

— A wazed, eme Wydyon, deomp da baka kreiz Gwynedd gand ar chatal-man. Emeur o sevel armeou war hol lerc'h.

Hag i ha mont d'ar gêr uhela en Arlechwedd, hag eno sevel krevier d'ar moc'h ha sede perak e voe rôet Creuwyryon da ano d'ar gêr. Ha goude savet ar c'hrevier d'ar moc'h ez ejont betek Math Mab Mathonwy e Kaer Dathyl.

## BREZEL ETRE GWYNEDD HA DEHEU

Pan errujont eno, edod o c'hervel ar vro d'an armou.

— Pe gelou a zo aman? eme Wydyon.

— Eman Pryderi o tastum da zont war ho lerc'h-c'houi tud eur *cantref war-nugent*. Eur souez eo bet d'eomp pegen goustad hoc'h eus kerzet. Pelec'h eman al loened ma 'z oc'h bet ouz o c'hlask ? eme Vath.

— Emaint, ha graet kraou d'ezo, er *cantref* all ahont izeloc'h, eme Wydyon.

Ha neuze sede ma klevjont an trompilhou hag an emzao dre ar vro, hag i da wiska o armou ha kerzout betek Pennardd en Arvon.

## GOEWIN GWALLET GANT GILVAETHY

Hogen en noz-se Gwydyon mab Don, ha Gilvaethy e vreur, a zeuas en dro da Gaer Dathyl. Hag e gwele Math Mab Mathonwy e lakaas Gilvaethy ha Goewin

da gousket a-gevret. Ar merc'hed yaouank a voe kaset kuit gant dismegans, ha Gilvaethy a chomas da gousket gant Goewin en desped d'ezi en nozvez-se.

Pa weljont o tarza an deiz war-lerc'h, i ha deredek d'al lec'h m'edo Math mab Mathonwy hag e armead. Edont o vont d'ober kuzul evit gouzout e pelec'h gedal Pryderi ha tud an Deheu. Perz a gemerjont er c'huzul hag e voe divizet gortoz e kalon Gwynedd en Arvon. Ha gedet e voe Pryderi etre an daou *mae nawr* (7): *maenawr* Pennardd ha *maenawr* Coet Alun.

## MARO PRYDERI

Pryderi a zeuas d'o argadi eno. Kroget e voe gand an emgann ha graet eul lazadeg vras a dud a bep kostezenn. Ret e voe da dud an Deheu kila. Mont war o c'hiz beteg al lec'h a anver c'hoaz Nantcall. Beteg eno e voe redet war o lerc'h ha graet adarre eul lazadeg divent. Ha tud an Deheu ha mont neuze war adrenv betek Dol Penmaen hag eno en em voda ha goulenn ar peoc'h. Er gwel a se e rôas Pryderi gouestlou. Hag e voe gouestlet Gwrgi Gwastra ha tri warnugent all a vibien uhelidi. Goude se e kerzjont e peoc'h beteg an Traez Meur. Eur wech degouezet avat e Melen Ryd ne voe ket gallet mirout ouz an droadeien da leuskel birou an eil rumm ouz egile. Ha Pryderi da gas kannaded da c'houlenn digant Math derc'hel war e dud hag aotrea eun emgann etrezan ha Gwydyon mab Don peogwir ez oa heman eo a oa pennkaoz d'ar brezel. Betek Math mab Mathonwy e teuas ar gefridi-se.

(7) « Maenawr » a zo ano isrannou eur « *cymmwt* » ha « *cymmwt* » zo ano isrannou eur « cantref ». Kenveria Pennardd gant Penarz e kichen Kemper.



— Mat ! eme Vath, drezoun-me ha Doue, mar deo da gant Gwydyon mab Don, me hen aotreo da vont ez laouen. Biken ne rediin nikun da vont d'ar gad e-lec'h ober ganeomp hon unan pa c'hellomp.

— Hep ket a var, eme ar gannaded, dereat e kav Pryderi ma teufe ar gour en deus graet outan eur seurt gaou da lakaat e gorf rag-enep d'e hini d'ezan ha lezel an diou armead e peoc'h.

— Doue a zo test, eme Wydyon, ne c'houlennan ket digant tud Gwynedd en em ganna em lec'h pa 'm eus krogad da gaout va-unan ouz Pryderi. Lakaat a rin ez laouen va c'horf rag-enep d'e hini d'ezan.

Kemennet e voe se da Bryderi.

— Ac'hanta, emezan, ne c'houlennan digant den all nemedoun va-unan reiza ar gaou graet ouzin.

Lezet e voent o-unan o-daou. Hag i ha gwiska o armou ha d'an emgann an eil ouz egile. Dre e nerz-dreist, e vreou hag e strobinellou e c'hounezas Gwydyon ha Pryderi a voe lazet. Douaret e voe e Maen Tyvyawc hag eno eo eman e vez.

Tud an Deheu a gerzas war du o bro, kanennoukanv truezus ganto ha n'oa ket eur souez: o aotrou o doa kollet, eleiz eus o zudjentil, o mirc'hed hag o armou evid al lodenn vrasa anezo.

## KASTIZ GWYDYON HA GILVAETHY

Tud Gwynedd eus o zu a yeas en dro laouen-holl ha drant meurbet.

— Aotrou, eme Wydyon ouz Math, daoust ha ne ve ket reiz d'eomp daskor da dud an Deheu an uhelidi o deus rôet d'eomp da ouestlou en abeg d'ar peoc'h? N'hon eus ket gwir d'o frizonia.

— Lezit-i da vont, eme Vath.

Hag e voe lezet da vont kuit, Gwrgi hag ar ouestlou all a oa a-gevret gantan, da heul tud an Deheu. Math eus e du a zeuas da Gaer Dathyl. Gilvaethy mab Don avat hag an heuliad a oa gantan betek neuze a yeas d'ober tro Gwynedd evel m'oant boas hag hep denesaat ouz al lez. Math a gerzas d'e gambr hag a lakaas kempenn dioustu eul lec'h evitan da zaouilina ha lakaat neuze e dreid e barlenn ar plac'h yaouank.

— Aotrou, eme Goewin, klask breman eur plac'h yaouank all da harpa da dreid. Eur wreg ez oun deut da veza.

— Petra eo se? eme Vath.

— Gwallet oun bet, Aotrou, hag a-c'houez d'an holl, ha chomet sioul ne doun ket. N'eus bet den dre al lez ha n'en defe gouezet. Da nized, mibien da c'hoar, eo a zo deut, Aotrou, Gwydyon mab Don ha Gilvaethy mab Don. Eun taol garventez o deus graet d'in hag ouzit-te dismegans. Kousket ez eus graet ganen ha kement-se ez kambr hag ez kwele.

— Mat, emezan, hervez va galloud e klaskin eun dic'haou d'it da genta ha d'in-me da c'houde. Evidout-te da gemer a rin da bried ha perc'henliez va rouantelez a lakain ez taouarn.

E-keit-se ne zeue ket an daou all war dro al lez, nemet kenderc'hel ne raent ken da vont-dont dre ar vro betek ma 'z eas difenn da rei d'ezo da zebri ha da eva. Neuze avat e teujont betek Math.

— Aotrou, emezo, demat d'it.

— Ac'hanta, emezan, ha da rei eun digoll d'in eo ez oc'h deut ?

— Aotrou, emezo, ez sentidigez emaomp.

— Ma vijec'h bet em sentidigez n'em bije ket kollet a dud hag a armou kement hag a gollis. An dismegans graet ouzin, hep menegi maro Pryderi, n'hellot ket va digoll anezi. Met, peogwir oc'h deut hizio em sentidigez, e krogin d'ho kastiza.

Hag hen neuze ha kemer e wialenn-hud ha skei gant Gilvaethy, ma teuas da veza eun heiez deut d'he ment. Trec'hi a eure egile timat: daoust d'ezan mennout tec'hout, n'hellas ket : e skei a eure gand an hevelep gwialenn, ma teuas da veza karo.

—Peogwir ez oc'h dalc'het, ober a rin d'eoc'h kerzout kevret, par ha parez. Bez ' ho pezo an hevelep plegou-natur hag ar gouezed m'hoc'h eus ar furm anezo, ha d'an amzer ma kolenint, unan bihan ho pezo ivez c'houi ho-taou. En deiz-man penn bloaz e teuot aman davedoun.

A-benn bloaz, deiz evit deiz, setu ma voe klevet safar en tu all da voger ar gambr ha koun al lez o kregi da harzal d'an trouz.

— Sellit petra a zo er-maez, eme Vath.

— Sellet em eus, Aotrou, eme unan. Bez' ez eus aze eur c'haro hag eun heiez, eur menn ganto.

Hag hen kerkent ha sevel da vont er-maez. Pa zeuas, e welas an tri loen. Bez' ez oa anezo eur c'haro, eun heiez hag eur menn krenv. Hag hen ha sevel e wialenn-hud.

— An hini ac'hanoc'h a zo bet heiez warlene, bezet houc'h gouez hevlene, hag an hini a zo bet karo, bezet gwiz.

Hag hen d'o skei gand e wialenn.

— Padal kemer a ran ar mab, emezan; lakaat a rin e ziorren hag e vadezi. Graet e voe anezan an ano a Hyddwn.

— Kit c'houi, eme Vath, ha bezit an eil eun houc'h hag egile eur wiz c'houez, ha d'eoc'h ho-taou plegou-natur ar moc'h gouez. En deiz-man penn-bloaz bezit aman ouz traon ar voger, ho porc'hell ganeoc'h.

A-benn bloaz e klevjont o harzal ar c'houn ouz traon ar voger hag e teredas al lez war-du enno en abeg da se. Math a savas raktal da zont er-maez ha pa zeuas, tri loen a welas. Bez' ez oa anezo eun houc'h gouez hag eur wiz c'houez, eun tamm mat a borc'hell ganto. Krenv oa heman zoken evid an oad oa warnan.

— Mat ! eme Vath, kemer a ran heman ganen hag hel lakaat badezi.

Ha da skei outan gand e wialenn ma teuas da veza eur c'haer a grennard damzu hag a voe graet anezan an ano a Hychtwn.

— Evidoc"h-c'houi, eme Vath, an hini a zo bet tourc'h gouez warlene bezet bleizez hevlene, hag an hini a zo bet gwiz c'houez warlene bezet bleiz er bloazman. Bezet ivez ennoc'h plegou natur an anevaled m'hoc'h eus ar furm anezo. Ra viot aman hizio penn-bloaz ouz traon ar voger-man.

An hevelep deiz, e penn ar bloaz, sede ma klevas trouz hag harzadeg ouz traon moger ar gambr. Sevel a eure kuit hag o tont er-maez e welas eur bleiz, eur vleizez hag eur c'hrenv a vleizig ganto.

— Heman a gemeran ivez, eme Vath hag a lakain badezi. Kavet eo e ano: Bleiddwn. Tri a vugale a zo d'eoc'h hag an tri-se a zo:

Tri mab Gilvaethy an trubard
Tri emganner gwirion
Bleiddwn, Hyddwn, Hychdwn hir.

Ha goude se e skôas outo o-daou gand e wialenn-hud ma teujont en dro en o c'hig o-unan.

— A wazed, eme Vath, mar hoc'h eus graet gaou ouzin, a-walc'h oc'h bet em c'hastiz, ha bet hoc'h eus ar vez vras da gaout bugale an eil diouz egile. Prientit eur c'hibelladur d'ar wazed-man, gwalc'hit o fenn d'ezo hag o gwiskit.



Kement-se a voe graet d'ezo ha goude gwisket e teujont en dro davetan.

## MATH HA GEVIER ARANROT

— Gwazed, eme Vath, ar peoc'h hoc'h eus bet, ar vignoniez ho pezo ivez. Rôit d'in eun ali : pe blac'h yaouank a gemerin ?

— Aotrou, eme Wydyon mab Don, aes eo da guzulia. Kemer Aranrot merc'h Don, da nizez, merc'h da c'hoar.

Kerc'het e voe hi davetan. Dont a eure e-barz.

— A blac'h yaouank, emezan, ha gwerc'h ez out-te?

— Netra all gant ma oufen.

Neuze hen ha kemer e wialenn-hud hag he c'hamma.

— Kerz dreist houman, eme Vath, ha mar dout gwerc'h me hen gouezo.

Hag hi ha kerzout dreist ar walenn hud ha gand ar c'hammed-se lezel war he lerc'h eun tamm mat a baotrig melegan. Hag ar bugel da leuskel garmou skiltr. Pa c'harmas, e klaskas Aranrot kaout an nor hag e lezas neuze eur bugel all henvel war he lerc'h. Araok da nikun beza gwelet heman eun eil gwech, Gwydyon hag e gemer ha paka en dro d'ezan eur vantell seiz hag e guzat, ha sed aman pelec'h e guzas: e-barz eur c'houfr izel ouz troad e wele.

## DYLAN MAB AN TONN

— Ac'hanta, me a lakaio badezi heman, eme Vath ouz ar bugel melegan, ha sed an ano a rin anezan: Dylan.

Badezi ar mab a voe graet; hogen a-vec'h e voe badezet ma 'z eas a-benn d'ar mor. Kerkent ha ma voe e-barz ez en em reas dioustu outi. Neunvial a rae koulz hag ar gwella pesk er mor hag en abeg da se

ez anved anezan Dylan Eil Ton (Mab an Tonn). Morse tonn ebet ne dorras dindanan. An taol ma teuas d'ezan ar maro dioutan a voe skôet gant Govannon e eontr ha bez' e voe an trede gwall daol (8).

## MABEREZ LLEW

Eun deiz m'edo Gwydyon divorfil en e wele e klevas kri en e goufr dindan e dreid. Daoust ma n'oa ket skiltr, fraez a-walc'h ez oa evelato evit beza klevet gantan. Hag hen da sevel timat ha digeri ar c'houfr. Hag e welas eur bugel bihan o heja e zivrec'h e-kreiz ar vantell hag ouz he disteurel diwar e dro. Hag hen ha kemer ar bugel war e zivrec'h ha mont gantan e kêr d'al lec'h ma ouie ez oa eur vaouez laez ganti. Ober a eure marc'had ganti da vaga ar bugel. Maget e voe eur bloaz-pad hag a-benn neuze e voe eur souez evito e vent, prim zoken evid eur bugel a zaou vloaz. A-benn an eil bloavez ez oa anezan eur paotr bras, barrek da vont e-unan d'al lez. Gwydyon end-eeun eo a reas war e dro pa voe deut d'al lez. En em voaza a reas outan an hini bihan ha dont da vaga karantez outan muioc'h eget ouz den all. Desavet e voe ar bugel el lez beteg e bevar bloaz. Eston e ve bet eur bugel eiz vloaz ken terrubl hag hen. Eun deiz ez eas da vale er-maez da heul Gwydyon. Hag heman ha mont da Gaer Aranrot (9), ar mab gantan. Adal degouezet Gwydyon el lez e savas Aranrot da zont war e arbenn ha d'e saludi.

---

(8) En Triadou ez eo menegel an hengounion tri ha tri. Pelloc'h e rôan diou anezo.

(9) Herver Rhys (Lectures p. 236) ez eus er mor, nepell diouz strizmor Aber Menai, eur roc'h hag a zeu war wel d'an daere hepken. Diouz a leverer dre ar vro e vije ar roc'h-se dismantrou Kaer Aranrot.



— Doue a roio mad d'it, emezan.

— Piou eo ar bugel a zo ouz da heul? emezi.

— Ar bugel-man, emezan, a zo mab d'it.

— A waz, emezi, pe froudenn a zo deut d'it eta d'am dismegansi, da genderc'hel d'hen ober ha d'hen suraat keit-man ?

— Mar ne vez warnout gwasoc'h dismegans eget ne deus o sevel eur mab ken terrubl hag heman, nebeut a dra eo da zismegans-te.

— Pe ano a zo d'az mab ? emezi.

— Hep mar, emezan, n'en deus c'hoaz ano ebet.

— Ac'hanta, eme Aranrot, toui a ran an tonkadurman d'ezan: n'en do ano ebet ken n'en do unan diganen-me.

— Doue a zo test, emezan, eur vaouez fall n'out ken, hag ar mab en do eun ano goude ma ve droug ennout. Evidout-te avat, an ano, ac'h eus kement a geuz d'endevout kollet, n'ez pezo ken: biken mui ne vezi galvet plac'h yaouank.

Ha war se mont kuit kounnar ennan a eure ha dirnez Kaer Dathyl ma tremenas eno an noz.

## PENAOS EN DEVOE LLEW LLAW GYFFES E ANO

Pa savas antronoz e kemeras gantan ar bugel da vont da vale war ribl an aod etre ar Mor hag Aber Menai. E lec'h ma welas bezin ha felu mor e lakaas dre hud eul lestr da zont war wel. Gand ar felu-mor hag ar bezin e reus ler Kordova ha kalz anezan; hel liva a eure e kel lies liou ma n'helle den gwelout ler bravoc'h. Stigna a eure goude se ar ouel war al lestr ha dont e-tal dor borz kaer Aranrot, hen hag ar mab el lestr. Hag en em lakaat neuze da stumma botou ha d'o gwriat. Spurmantet e voent eus ar c'hastell. Pan ouezas ez oa bet gwelet ac'hane e kemmas o neuz hag

e rôas d'ezo o-daou eun neuz all evit na vefent anavezet.

— Pe seurt tud a zo el lestr ? eme Aranrot.

— Kereon, emezo.

— It da welout peseurt ler a zo ganto ha petore labour a reont.

Dont a rejod, hag i oc'h erruout edo Gwydyon o rei d'e ler Kordova liou an aour. Hag ar gannaded ha mont en dro davet Aranrot evit menegi d'ezi kement-se.

— Ac'hanta, emezi, kasit muzul va zroad ha goulennit digand ar c'here ober d'in eur re votou.

Stumma a eure ar botou, neket diouz ar muzul avat, hogen brasoc'h. Kaset e voe ar botou d'ezi ha sede ma voent re laosk.

— Re vras ar re-man, emezi, o faca a rin d'ezan, hogen graet ivez eur re hag a vo bihanoc'h egeto.

Hag hen hag ober eur re all kalz berroc'h eget he zroad hag o c'has d'ezi.

— Livirit d'ezan, eme Aranrot, ne da ket d'in eun unan eus ar botou-man.

Lavaret e voe d'ezan.

— Mat, emezan, ne stummin ket a votou d'ezi nemet gwelet em befe he zroad.

Kement-se a voe kemennet d'ezi.

— Ac'hanta, emezi, mont a ran beteg ennan.

Hag hi ha dont neuze beteg al lestr. Edo d'ar poent-se Gwydyon o stumma hag ar paotr o wriat.

— Demat d'it, Itron, emezan.

— Doue a roio mad d'it, emezi. Eston eo ganen n'hellfes ket dont a benn d'ober d'in eur re votou diouz va zroad.

— N'oun ket deuet a-benn, emezan, met breman e rin avat.



Etretant sed eul laouenan o plava war vourz al lestr. Hag ar paotr ha distaga gantan eun taol hag hen tizout etre nervenn ar c'har hag an askourn.

Hag Aranrot da c'hoarzin.

— Hep ket a var, emezi, bez ' ez eo gand eun dourn apert (*llaw gyffes*) e skôas al Leon (*Llew*) anezan.

— Ac'hanta, eme Wydyon, hep bennoz Doue d'it. Breman souden en deus bet e ano. Llew Llaw Gyffes (Leon a zourn apert) eo pelloc'h.

Ha neuze e labour ha steuzia e felu hag e goumon ha ne gendalc'has ket hiroc'h gand ar vicher. En abeg da se eo ez eus bet graet anezan an trede kere orfebour (10).

— E gwirionez, eme Aranrot, ne vezo ket gwell ar bed ganez evit beza drouk ouzin.

— N'oun biskoaz bet fall ouzit, emezan.

Ha neuze e taskoras d'ar mab e furm wirion hag ez adkemeras e furm e-unan.

— Mat, emezi, toui a ran d'ar paotr-man eun tonkadur: n'en devo biken a armou ken n'em bo-me o gwisket d'ezan.

— Drezoun-me ha Doue, eme Wydyon, bez ken fall ha ma kari, armou en devezo.

## PENAOS EN DEVOE LLEW LLAW GYFFES E ARMOU

Neuze e teujont betek Dinas Dinllev. Hag eno e tesavas ar mab betek ma c'hellas marc'hekaat pep marc'h ha m'en devoe graet e gresk e dremm, ment ha korfegez. D'an ampoent-se ez anavezas Gwydyon

(10) « Tri c'here orfebour en Enez Vreiz: Kaswallawn mab Beli pan eas betek Roma da gerc'hat Fflur; Manawyddan mab Llyr pa voe strobinellet Bro-Dyvet; Llew Llaw Gyffes pan eas gant Gwydyon da glask kaout ano hag armou digand Aranrot e vamm ». (Triadou, 65. Loth Mabinogion II.)

diouz e benn en doa mez ar paotr dre ma n'en doa na marc'h nag armou, hag hen e c'hervel davetan.

— A waz, eme Wydyon, mont a raimp warc'hoaz, te ha me, en hent evid eur gefridi. Ha bez laouenoc'h eget ne dout.

— Hag e vezin, eme ar paotr yaouank.

Antronoz e yaouankiz an deiz i ha sevel ha pignat gand an aod betek Brynn Aryen. Ha deut war gribenn uhela Kevyn Clutno hag i hag en em gempenn, mirc'hed hag all, da zont betek Kaer Aranrot. Kemma o dremm a rejont neuze ha diraez an nor-dal e stumm daou zen yaouank nemet ez oa evelato lentoc'h dremm da Wydyon eget d'ar paotr yaouank.

— Porzier, eme Wydyon, kae d'an ti ha lavar ez eus aman barzed a Vorgannwg.

Ar porzier ha mont.

— Donedigez-vat d'ezo en ano Doue, eme Aranrot. Lez anezo da zont tre.

Levenez vras a voe outo. Kempennet e voe ar sal vras hag ez ejod ouz taol. Pa voe echu gand ar pred e tivizas Aranrot ouz Gwydyon diwar-benn danevellou ha marvailhou. Eur marvailher dispar ez oa Gwydyon. Goude deut ar poent da baouez gand an evadeg, eur gambr a voe aozet d'ezo hag i da gousket. Beure mat Gwydyon a savas ha gervel davetan e c'halloud-hud. Abarz goulou deiz edo donemonea ha trompilhou o tassoni war eun dro gant kriadennou dre ar vro a-bez. Pan oa an deiz o tont sed i ha klevout skei ouz dor ar gambr hag Aranrot o c'houlenn digor. Ar paotr yaouank kerkent ha sevel ha digeri. Dont a reas Aranrot e-barz, eur plac'h yaouank ganti.

— Tudjentil, emezi, e gwall zoare emaomp.

— Ya, emezan, klevout a reomp trompilhou ha kri; petra a sonjez-te a gement-se ?



— E gwirionez, emezi, n'hellomp ket gwelout liou ar mor gand al listri, an eil ouz tor egile. Emaint oc'h ober penn d'an aod buana ma c'hallont. Petra a raimp-ni ?

— Itron, eme Wydyon, n'eus tra all d'ober hervezomp nemet kloza ar c'hastell warnomp hag hen difenn gwella ma c'hellimp.

— Mat, emezi, Doue d'ho paeo. Difennit-hen; awalc'h a armou e kavot aman.

Hag hi neuze ha mont da vit armou. Dizale e teuas en dro ganti diou blac'h yaouank o tegas harnez daou vrezelour.

— Itron, eme Wydyon, gwisk ar paotr yaouank-man. Evidoun-me en em wiska a rin gant sikour ar plac'hed yaouank-man. Klevout a ran reustl an dud o tostaat.

— Ober a rin se ez laouen, emezi.

Hag hi ha gwiska Llew penn da benn, mall warni.

— Ha peurechu eo ganez gwiska e armou d'ar paotr yaouank-se ?

— Peurechu eo, emezi.

— Peurechu eo ganen-me ivez, emezan. Tennomp breman hon armou. N'hon eus ket ezomm anezo.

— Gwa ni, emezi, perak eta ? Eman al listri en dro d'an ti.

— Maouez, emezan, n'eus ket axe eun unan endeeun.

— Siouaz, emezi, pe dousmac'h eta ez oa anezi ?

— Peadra, eme Wydyon, da zigilha da vab ha da gaout armou d'ezan. Breman en deus bet armou hag hep trugarez d'it.

— Drezoun-me ha Doue, emezi, eur gour drouk ez out-te. Bez ' e c'hellfe meur a zen yaouank koll o buhez diwar goust an dastumadeg ec'h eus-te lakaet

ober dre ar *cantref*-man hizio an deiz. Eun tonkadur a douan d'ar paotr yaouank: biken gwreg ne gavo á-douez ar ouenn dud a zo o veva war an dour-man d'ar pred-man.

— Mat, emezan, eur gwall vaouez out bet a-hed-eur-wech ha den ne dlefe beza a-du ganez. Eur wreg en devezo evelkent.

## GANEDIGEZ BLODEUWEDD HAG HE DIMEZI GANT LLEW

Dont a rejont betek Math Mab Mathonwy ha tamall start kenan Aranrot ha displega penaos en doa bet e barnez da Llew.

— Ac'hanta, eme Vath da Wydyon, klaskomp hon daou, dre hon hud hag hor breou, tenna d'ezan eur wreg diouz ar bleuniou.

Deut ez oa, evit gwir, d'ar poent-se, Llew d'e vent gour ha bez ' ez oa anezan braoa gwaz a welas den biskoaż.

Kemer a rejont eta bleun an dero, bleun ar balan hag hini an tro-heol hag anezo holl furmi dre achantourez eur plac'h, ar vrava hag ar c'hoanta a welas nikun biskoaz, hag he badezi eus ar vadiziant ma raent ganti en amzer-se. Blodeuwedd (Dremm bleun) a voe rôet da ano d'ezi.

Goude m'o devoe Llew hag hi kousket kevret, e-pad ar banvez, Gwydyon ha lavarout :

— D'eun den hep douarou ne deo ket aes beva.

— Ac'hanta, eme Vath, rei a rin d'ezan ar gwella *cantref* a c'hell kaout eur paotr-yaouank.

— Pehini, Aotrou ?

— *Cantref* Dunodig, emezan.

Hennez eo a reer anezan hizio Eiwynydd hag Ardudwy. Eul lez a voe savet da Llew el lec'h a anver



Mur Ar C'hastell hag a zo war harzou Ardudwy. Laouen e voe an holl d'e gaout da aotrou.

## AVOULTRIEZ BLODEUWEDD

Eun deiz ez eas Llew da Gaer Dathyl evit gweladenni Math Mab Mathonwy. En deiz ma 'z eas di Blodeuwedd en em lakaas da vale dre al lez. Klevout a eure son eur c'hornboud ha sed eur c'haro skuiz-divi o vont e-biou, koun hag hemolc'herien ouz e heul. War-lerc'h ar chas hag an dud-se e teue eur bagad tud all war droad.

— Kasit eur mevel, eme Aranrot, da c'houzout da biou eo an dud-hont.

Ar mevel ha mont ha goulenn piou oant.

— Gronw Pebyr (Gronou ar C'hrenv) eo heman, emezo, an hini a zo aotrou Penllyn.

Ar mevel a lavaras se da Vlodeuwedd. Gronw hen a gerzas da heul ar c'haro. Hen tizout a eure war ribl ster Kynvael hag hel laza. Chom a reas betek serr-noz da gignat ar c'haro ha da voueta e goun dioutan. P'edo an deiz o steuzia hag an noz o tostaat, sede ma teuas da doull dor ar c'hastell.

— Hep mar, eme Vlodeuwedd, drouk-prezeget e vo war hon divout gand an denjentil-man m'e lezomp da vont d'eul lec'h all heb e bedi da chom aman d'an eurman.

— A zo sur, eme he zud, gwell eo e bedi.

Ha neuze kannaded ha mont war e arbenn d'e bedi hag e tegemeras-hen ar bedenn ez laouen ha dont tre el lez. Blodeuwedd a yeas d'e ziambroug evid e saludi hag heta d'ezan donedigez-vat.

— Itrôu, emezan, ra baeo Doue d'it da hegarated.

Lemel e harnez-hemolc'h a eure hag i mont da azeza o-daou. Blodeuwedd a sellas outan ha kerkent ne voe

takenn anezi ha ne vije entanet gand ar garantez outan. Hen ivez a sellas outi hag an hevelep prederenn ha d'ezi a zeuas d'ezan. N'hellas ket kuzat outi he c'hare. Hen diskleria d'ezi a eure ha sederaet holl e voe Blodeuwedd. Diwar-benn ar garantez hag ar vignoniez a vagent an eil ouz egile e voe o divizou en abardaevez-se. Ne zalejont ket da dostaat an eil ouz egile hag en noz-se end eeun e kouskjont kevret.

Antronoz e voe meneg gantan da vont kuit.

— Hep ket a var, emezi, ne di ket diouzin fenoz.

Hag an nozvez-se c'hoaz e vanjont a-gevret. Kuzul a voe etrezo evit klask penaos e c'hellfent chom da veva an eil gand egile.

— N'eus tro, emezan, nemet heman: klask gouzout pe dre zoare e teuio ar maro da Llew ha goulenn se evel o veza e chal gantan.

Antronoz e felle d'ezan mont en e hent.

— E gwirionez, emezi, ne doun ket aviz ez afes kuit diouzin hizio.

— Ac'hanta, emezan, pa n'out ket aviz, ne din ket. Lavarout a rankan evelato ez eus aon da gaout na zeufe aotrou al lez d'ar gêr.

— Mat, eme Vlodeuwedd, warc'hoaz me az aotreo da vont.

Antronoz mennout a eure kimiadi ha Blodeuwedd ne viras ket outan.

— Ya, emezan, dalc'h koun eus am eus lavaret d'it. Goulennata outan ha kement-se evel pa vijes o farsal karantezus outan. Klev gantan penaos e c'hellfe ar maro dont d'ezan.

## GWIDREOU BLODEUWEDD

Llew a zeuas d'ar gêr en abardaez-se. Tremen an amzer a rejont, Blodeuwedd hag hen, e-kreiz diviz, kanaouenn hag evadeg. Ha goude-se mont da gousket a-gevret. Komz a reas Llew ouz e wreg eur wech, eun eil gwech ha respont ebet n'en devoe.



— Petra a c'hoarvez ganez? emezan. Daoust ha ne vefes ket yac'h ?

— Prederia a ran, emezi, war eun dra na c'hortozfes ket ennoun. Chalet oun gand ar maro ac'hanout mar tegouezfe ganez mont em raok.

— Mat, emezan, ra baeo Doue d'it da breder. Mar n'am laz E-unan, ne deo ket aes hen ober.

— Ha displega a ri, en ano Doue hag em hini, penaos e c'hellfed da laza? Rak gwell egedout e lakain evez war ar poent-se.

— Lavarout a rin ez laouen, emezan. Ne deo ket aes va laza dre skei ganen. Eur bloavez a rankfed da lakaat evid aoza an dared am skofed gantan, hep beza war al labour nemet e-pad an oferenn da sul.

— Ha gwir eo se ? emezi.

— Gwir eo, hep mar, emezan. N'heller va laza nag e-barz ti nag er-maez, n'heller va laza na war varc'h na mar demaoun war droad.

— Ac'hanta, penaos eta e c'heller da laza?

— Emaoun o vont da lavarout d'it, emezan. Prienti eur c'hibelladur d'in war c'hlann ar stêr. Sevel eur gael a-us d'ar gibell ha serri kloz ha mat war houman ; degas eur bouc'h, hel lakaat tost d'ar gibell; ha me lakaat an eil troad war c'hein ar bouc'h hag an hini all war c'henou ar gibell. An neb am zizfe neuze a rofe d'in taol ar maro.

— A drugarez Doue, emezi, aes e c'heller diwall ouz kement-se.

Kentiz ha m'he devoe bet an diskleriadur, e kasas d'e gemenn da C'hronw Pebyr. Heman a stagas da labourat war ar goaf hag en deiz-se penn-bloaz e voe

prest. Hag en deiz-se end-eeun e rôas an dra da anaout da Vlodeuwedd.

— Aotrou, emezi, emaoun o prederia penaos e c'hellfe dont da wir ar pez ac'h eus lavaret d'in gwechall. Ha diskouez a rafes d'in e pe zoare e c'hellfes chom ez sav war c'henou ar gibell ha kein ar bouc'h, mar aozfen me d'it ar c'hibelladur?

— Hag e rin, emezan.

Kas a eure hi neuze davet Gronw ha goulenn digantan beza e gwasked an dorgenn a anver hizio Brynn Kyfergyr (Run ar c'hrogad), war c'hlann ar stêr Kynvael. Blodeuwedd a lakaas dastum kement a oa a c'hevr er *cantref* hag o degas en tu all d'ar stêr, rag enep da Vrynn Kyvergyr.

## MUNTR LLEW

Antronoz hag hi ha lavarout:

— Aotrou, lakaet em eus prienti ar gloued hag ar c'hibelladur ha prest int.

— Ac'hanta, emezan, mont a rin da welout ez laouen.

Mont a rejont da welout ar c'hibelladur.

— Daoust ha mont a ri er gibell, Aotrou? emezi.

— Hag e rin ez laouen, emezan.

Hag hen ha mont e-barz d'en em gibellat.

— Aotrou, emezi, sed aman al loened ma 'c'h eus graet bouc'hed anezo.

— Ac'hanta, emezan, laka tapout krog en unan anezo hag hen degas aman.

Degaset e voe. Neuze ha Llew ha sevel eus ar c'hibelladur ha gwiska e vragez. Lakaat a eure neuze an eil troad war c'henou ar gibell hag egile war gein ar bouc'h.



Ha Gronw ha sevel neuze a-drenv an dorgenn a anver Brynn Kyvergyr. War-benn e c'hlin e savas da zarc'haoui ar speg kontammet ouz Llew, hag e dizout en e gostez ken a darzas ar fust ha ma vanas ar beghouarn ennan. Ha Llew ha kemer e nij e doare eun erer ha lezel eur c'harm euzus, ha diwar neuze ne voe mui gwelet.

Kerkent ha ma voe steuziet kuit ez eas Gronw ha Blodeuwedd d'al lez hag an noz-se ez ejont da gousket a-gevret. Antronoz Gronw ha sevel ha mestronia Ardudwy. Goude deut da vestr e c'houarnas ar vro ken a zeuas en e gerz Ardudwy ha Penllyn war eun dro.

## GWYDYON O KLASK LLEW

Ar c'helou a zeuas betek Math Mab Mathonwy: doaniet meurbet e voe ha Gwydyon kalz muioc'h c'hoaz egetan.

— Aotrou, eme Wydyon, ne chomin ket da ehana ken n'am bo kavet kelou eus va niz.

— Mat, eme Vath, Doue d'az kennerzo.

Hag hen en hent ha staga da redek bro. Ergerzout a eure Gwynedd ha Powys eus an eil penn d'egile. Goude bet e pep lec'h e teuas beteg Arvon da di eun damsklav o chom e *maenawr* Pennardd. Diskenn en ti a eure ha tremen eno an noz. Sed an ozac'h hag e dud o tont d'ar gêr, paotr ar moc'h da ziweza. Hag an ozac'h ha lavarout da heman.

— A waz, ha deut eo da wiz d'he c'hraou fenoz?

— Deut eo, emezan; aet eo breman da gaout ar moc'h.

— Pe dro a ra, eta, ar wiz-se? eme Wydyon.

— Bemdez pa zigorer ar c'hraou ez a kuit. N'heller tapout krog enni ha n'ouzer ket pe dre hent e kerz kennebeut ha pa steuzje dindan zouar.

— Hag ober a ri plijadur d'in? eme Wydyon. Gortoz a-benn digeri ar c'hraou ma vin ganez en e gichen.

— Hag i holl da gousket en noz-se.

Pa welas paotr ar moc'h liou an deiz e tihunas Gwydyon. Hag heman ha sevel ha dont gantan betek kraou ar moc'h. Kerkent ha m'eo digor, sed ar wiz ha lammet kuit hag en hent, herr warni, ha Gwydyon war he lerc'h. Mont a eure gant ribl ar stèr en tu a-enep red an dour ha dont d'eun draoniens a anver hizio Nantlew (Saonenn al Leon). Neuze ez eas war he gorregez hag e stagas da beuri. Gwydion a zeuas e-unan dindan ar wezenn da sellout petra edo ar wiz o tebri. Hag e welas ez oa kontron ha kig brein. Hag hen neuze ha sellout e beg ar wezenn ha pa sellas e welas eun erer en nec'h anezi. Sonjal a reas kerkent eo Llew ez oa an erer hag e kanas an *englyn*-man:

Derv a gresk etre diou saonenn,
Strafuilhet-du eo aer ha traonienn.
Mar ne lavaran-me gaou,
Breinadur Llew eo kement-man.

Hag an erer ha diskenn betek kreiz ar wezenn, ha Gwydyon ha kana eun *englyn* all:

Derv a gresk kreiz ar frankizenn,
N'az glebi ar glao, n'az floura'r wreg.
Nao ugent barr-amzer ec'h eus douget.
Er beg ac'hanout Llew Llaw Gyffes.

An erer neuze a ziskennas war-du ennan beteg izela brank ar wezenn, ha Gwydyon ha kana d'ezan c'hoaz eun *englyn:*

Derv a gresk war an dinaou,
Brao ha postek eo d'in e zoare,
Mar ne lavaran-me gaou
E teuio Llew em barlenn.



Hag e plavas an erer war zaoulin Gwydyon. Neuze heman ha steki outan gand e vaz-hud ken a voe deut en-dro d'e furm e-unan. N'en doa avat nikun gwelet truezusoc'h doare da zen. N'oa anezan nemet kroc'hen hag askourn.

## KASTIZ BLODEUWEDD

Gwydyon a yeas gant Llew da Gaer Dathyl hag eno e voe galvet da zont kement louzaouer a voe kavet evid e barea. Araok dibenn ar bloaz edo yac'haet holl.

— Aotrou, emezan ouz Math, mall eo d'in kaout va digoll eus an hini m'am eus gouzanvet drezan.

— Hep ket a var, eme Vath, n'hello ket menel gant da zanvez-te en e gerz.

— Ac'hanta, eme Llew, ar c'henta ar gwella ma 'm bezo va dic'haou.

Ha neuze i ha sevel tud Gwynedd ha mont ganto etrezeg Ardudwy. Gwydyon a gerzas er penn anezo ha dont a reas betek Mur ar C'hastell. Blodeuwedd o klevout edont o tostaat a gemeras ganti he mitizien, ha d'ar menez, a-dreuz ster Kynvael, d'eul lez he doa dre eno. Gand an aon n'ouient kerzout nemet o dremm trôet en a-drenv. Ha sede penaos hep gouzout d'ezo e kouezjont en dour hag holl e voent beuzet nemet Blodeuwedd. Gwydyon he fakas hag a lavaras d'ezi:

— N'az lazin ket. Gwasoc'h a rin d'it. Da lezel da vont dindan furm eun evn. Hag abalamour d'an dismegans ac'h eus graet ouz Llew Llaw Gyffes ne gredi morse dispaka da benn ouz sklerijenn an deiz gand aon rag al laboused all. Hag enebiez a vo etrezout hag an holl evned. Trôet e vezint d'az kwada, d'az tismegansi e kement lec'h ma 'z kavint. Ha da ano ne golli ket; graet e vezo dalc'hmat ac'hanout Blodeuwedd.

Blodeuwedd a zo ano ar gaouenn er yez a vreman.

Sede perak ez eo gand an holl evned kasaet ar gaouenn hag anvet e vez atao Blodeuwedd.

### KASTIZ GRONW

Gronw Pebyr hen a yeas da Benllyn hag ac'hane e kasas kannaded. Sed aman ar gefridi a rôas d'ezo: goulenn digant Llew Llaw Cyffes ha mennout a rae da zic'haou douarou, domani, aour pe arc'hant.

—Ne gemerin ket, Doue a zo test, eme Llew. Sed aman an nebeuta a zegemerin digantan : mont d'al lec'h m'edon-me dioutan pa 'm skôas gand an dared ha me d'al lec'h m'edo-hen; ha va lezel da zarc'haoui outan eun dared. Kement se eo distera dic'haou a zegemerin digantan.

Meneget e voe se da C'hronw Pebyr.

— Ac'hanta, emezan, ret eo d'in hen ober. A c'houi, va zudjentil feal, va gwizien, va breudeur laez, hag unan e ve ac'hanoc'h da zegemer an taol em lec'h?

— N'eus ket, a dra sur, emezo.

Abalamour d'an dinac'h anezo da c'houzanv reseo eun taol e lec'h o aotrou, o galver, ha se hizio c'hoaz, an trede Tiegez Disleal. (11)

— Ac'hanta, emezan, me eo hen resevo eta.

Hag i neuze ha dont o-daou war ribl stêr Kynvael. Gronw a chomas en e sav el lec'h m'edo Llew Llaw Gyffes pa voe skôet gantan ha Llew el lec'h m'edo Gronw. Hag heman ha lavarout da Llew:

(1) « Tri ziegez disleal en Enez Vreiz: tiegez Goronwy Pebyr a Benllyn a zinac'has ouz e aotrou reseo en e lec'h taol goaf kontammet Llew Llaw Gyffes; tiegez Gwrgi ha Peredur a zilezas e aotrounez e Kaer Greu p'edont da gaout krogad antronoz ouz Eda Glingawr hag a dalvezas dre se d'ezo o daou ar maro; tiegez Alan Fergan hag a yeas diouz e aotrou, dre guz, pa gerze etrezek Kamlan. Niver ar wizien e pep tiegez a oa c'houec'h ugent. (Triadou. 49. id.)



— Aotrou, peogwir eo diwar fallagriez eur vaouez eo am eus graet d'it ar pez a ris, goulenn a ran diganez, en an' Doue, va lezel da lakaat etrezoun hag an taol ar maen plen a welan war c'hlann ar stêr.

— Hep mar, eme Llew, ne zinac'hin ket se ouzit.

— Mat, eme C'hronw, Doue d'hen paeo d'it.

Ha Gronw neuze ha kemer ar maen plen hag hel lakaat etrezan hag an taol. Llew a zarc'haouas outan an dared ha treantet e voe gantan ar maen ha Gronw e-unan, ma voe torret e gein dioutan.

Sede penaos e voe lazet Gronw Pebyr hag eno eman atao ar maen plen war ribl stêr Kynvael en Ardudwy hag en abeg da se hen anver c'hoaz hizio Maen plen Gronwy.

Llew Llaw Gyffes a zeuas eun eil gwech da berc'henn ar vro ha berz a eure er renerez anezi. Hervez ar marvailh e teuas ivez da c'houde da berc'henn war Gwynedd.

Evelse e teu d'e zibenn ar skourr-man eus ar Mabinogi.

trôet diwar ar c'hembraeg

gand ABEOZEN.

# Prometheus Ereet

*Ar pennad da heul a zo distaget diouz an droidigez a vo embannet diwezatoc'h e levraoueg « Gwalarn », gand eur c'hentskrid ha notennou, eus « Prometheus Ereet » hag « Ar Bersed ».*

*Eman Prometheus o paouez beza bet chadennet gant Kratos ha Hephaistos dre urz Zeus, ha breman, e chom e-unan.*

PROMETHEUS. O Aither doueel, Aveliou prim hoc'h eskell, Doureier ar stêriou, Mousc'hoarz diniver an tonnou mor ! Ha te, Douar, mamm pep tra ; he te hag a diz gant da lagad kelc'h ar bed, o Heol ! Me ho kalv da destou ! sellit ouzin ! Gwelit petra a c'houzanv eun Doue dre an Doueed !

Gwelit an dismegansou am draill hag a c'houzanvin a-hed deiziou diniver. Sed aze an ereou mezus a zo bet gweliet evidoun gant mestr yaouank ar Re Eürus! Allas! allas! Hirvoudi a ran war va droug a vreman ha va droug da zont. Pegoulz e teuio diwez va reuzeudigeziou?

Petra a lavaran? Gwelout a ran anat en o fez an traou da zont. N'eus evidoun nep darvoud dic'hortozet. Dereat eo d'in gouzanv dinec'h va flanedenn, dre



ma ouzon na eneber ket ouz nerz an Tonkadur. — Ha koulskoude ne c'hellan na tevel na komz a-zivoud an darvoudou-se. Kresket em eus danvez mab den, ha setu perak emaoun, reuzeudik, o plega dindan yeo ar gloaziou! En eur gorzenn doull em eus kaset ganin mammenn guzet an Tan, mestr an holl arzou, ar brasa tenzor a c'hell ar Re Veo da gaout. Setu evit pe dorfed emaoun o c'houzanv, stag dindan an amzer gand an ereou-man.

A! a! a! a! petra an trouz? Petra ar frond diwelus en deus nijet beteg ennoun? Hag eun Doue ez eo? pe eun Den? pe eun Den Doue? Ha dont a reer war an tornaod-man, bevenn ar bed, da arvesti va c'halonad? Petra venner? A! Gwelit, ereet, eun Doue reuzeudik, enebour Zeus, kasaet gant kement Doue all a zarempred lez roueel Zeus, en abeg m'en deus re garet ar Re Veo. — Allas! allas! Klevout a ran adarre evned o fraonval em c'hichen! Dindan taoliouigou skanv an eskell e trid an Aither. Kement a dosta ouzin a laka spont ennoun.

KOR AN OKEANIDED. *Na spont ket : eur bagad a du ganit ez eo, deut herrus war e eskell betek da dornaod. Tenn meurbet eo bet dont a-benn eus youl an Tad. An aveliou, dillo, o deus va degaset. Tregernet en deus trouz an houarn betek goueled va c'heo. Tec'het eo gantan an elevez he lagad lent, ha, diarc'hen, ez oun nijet davedout war ar c'harr askellek-man.*

PROMETHEUS. — Allas! allas! Gouenn Tethys he bugale niverus, merc'hed Okeanos, a ruilh e red skuizet nepred en-dro d'an douar bras, sellit! Gwelit an ereou m'oun gwasket ganto, war lein uhela an tornaod serz-man, evel eur gedour reuzeudik dierezet.

KOR. *M'her gwel, o Prometheus! eur fromus a goabrenn, karget a 'z aerou, a sav d'am daoulagad, pa arvestan da gorf o kiviza, war ar roc'h-se, e dismegans da ereou dir. Bleniet eo an Olympos gant sturierien nevez. Zeus a gemenn, diharz, en ano lezennou nevez, hag e kas da netra Ramzed an amzer gwechall.*

PROMETHEUS. A! dindan an douar, izeloc'h eget an Hades darempredet gand an anaon, beteg an Tartaros kollet, ra en dije va stlapet, ha me sammet dindan chadennou didorr ha garo! Doue ebet, na gour ebet ne laouenafe gant va foaniou. — Breman, c'hoariell d'an Aveliou, reuzeudik, e c'houzanvan enkreziou, eun dudi d'am enebourien.

KOR. *Pe Zoue eta a zo ken kriz e galon, m'eo eun dudi evitan da enkreziou? Piou na daerfe ket gant da boaniou, — nemet Zeus a ve? Hen, didrugar e ene, a fell d'ezan en e gounnar mestronia gouenn Ouranos. Ne baouezo ken na vo gwalc'het e galon, pe ken na vo gounezet gand unan all ar galloud-se, a zo tenn da c'hounit.*

PROMETHEUS. — Ma! selaouit va ger; eun deiz, evelato, daoust d'in da veza sammet, eun dismegans, dindan ereou kalet, hennez, Mestr nemetan ar Re Eürus, en devo ezomm ac'hanoun-me, ma fell d'ezan anaout ar blanedenn arvarus a denno digantan ar vazroue hag an enoriou; neuze, m'hen tou, na hud ar c'homzou melus, na gourdrouzou garo n'am lakaio da ziskleria ar c'hevrin. Netra ne glevo diganin, ken n'en devo distardet an ereou kriz-man, ken n'en devo talvezet d'in an dismegans.



KOR. *Kadarn out. Ne blegez ket ez enkrez garo. Re zizonj, avat, e komzez. Me a ya doun ar spont em c'halon. Krena a ran gand ar blanedenn az kortoz... Pegoulz e c'helli-te gwelout, erfin, ar porz ma vo diwez d'az ezeved? Mab Kronos ne c'heller ket tizout e galon, ne c'heller ket plega e youl.*

PROMETHEUS. Me a oar eo Zeus dihegar, hag e ra pez a gar eus ar Gwir. Eun deiz, avat, e vezo dilorc'h e galon, pa vezo skôet gand an taol a lavaran. Neuze e habaskaio ar gounnar didorr-se, evit va gwelout oc'h ober degemer d'an unvaniez ha d'e garantez.

Trôet diwar

AESCHYLOS

gant Y. Drezen.

# Prometheus Diereet

*Tri mil bloavez a zo tremenet, hag eman c'hoaz Prometheus chadennet ouz ar roc'h, pa zigor drama Shelley. Hogen eman ar beure o sevel m'en deus Prometheus en diwez pardonet da Zeus. Hag e teu amzer an dieubidigez.*

Lec'h : — *Eur ganienn reier skournek en Indez. Eman* PROMETHEUS *chadennet ouz bevenn an islonk.* PANTHEA *ha* IONE, *diou eus an Okeanided, a zo azezet ouz e dreid. Noz eo. A-nebeudou e tarz ar goulou-deiz.*

PROMETHEUS. *Tiern an Doueed, an Erevent, an Arc'houereed holl*
*Nemet Unan, a founn er bedou-man o ruilhal, lugernus,*
*A sellomp, e-touez ar re veo, Te ha Me hepken*
*Gant daoulagad digousk, sell ouz an Douar-man*
*Opaota gant da sklaved, a c'hopraez*
*'Vit glinazeulidigez, pedennou, meuleudi,*
*Labour ha lazadegou kalonou brevet,*
*Gant spont hag emzispriz, ha goanag hesk.*
*Ha me, me da enebour, dall ez kas,*
*Ac'h eus lakaet da ren ha trec'hi, ez mez,*
*War va ezeved-me ha da c'hourven aner.*
*Tri mil bloavez heb andor ar c'housked,*
*Predou rannet bepred gant poaniou lemm,*
*Ma 'z eont da vloaveziou, boureverez, digenvez,*
*Goap ha dic'hoanag, — sed va impalaeriez, —*
*Skedusoc'h kalz 'get hounnez a renez*
*Diwar da gador-veur dic'hoantaet, Doue Galloudek!*
*Hollc'halloudek, m'em bije teurvezet ranna mez*
*Da zroukvac'homerez, e-lec'h menel aman,*
*Tachet ouz ar roc'h-man, diziraezus d'an er,*
*Du, goanvel, marv, divent; hep geot na fubu,*
*Na loen na stumm na son a vuhez ebet.*
*Siouaz d'in! poan, da viken poan, da viken!*

*Na kemm, na harz, na spi! C'hoaz e padan.*
*Ouz an douar e c'houlennan: ar meneziou, santet o deus ?*
*Ouz an Oabl-hont, an Heol hollarvestus,*
*Ha n'en deus ket gwelet? Ar Mor, arneüs pe sioul,*
*Ha n'o deus ket e donnou bouzar klevet va reuz?*
*Siouaz d'in! poan, da viken poan, da viken!*

*Ar skournegou dieg am zreant gant daredou*
*O strinkennou garv-loar, an aradennou splann*
*A zebr gant yender loskus e-barz va eskern.*
*Ki askellek an Nenv, o saotra war da weuz*
*E veg e kontamm estren, a ziskolp*
*Va c'halon; ha gweledigeziou disneuz a sav,*
*Meuriadou spouronus rouantelez an hunvreou,*
*D'am goapaat; hag Erevent ar c'hren-douar a zo karget*
*Da ziframma diouz va gloaziou kridiennus ar rinvedou,*
*Pa faout ar roc'h ha pa serr adarre:*

*Tra ma puilh o yudal eus an islonkou skiltr*
*Arc'houereed an arne, oc'h atiza kounnar*
*Ar gorventenn, hag ouz va jahina gant kazarc'h lemm.*

*Ha padal, deut mat d'in eo an deiz hag an noz,*
*Hennez o terri frim ar beure; hag hounnez,*
*Steredennek ha kuz ha gorrek, o skrapa*
*Ar Reter liou ar ploum; rak blenia 'reont*
*An euriou diaskell, torc'houenius, 'zo unan en o mesk,*
*— Evel eur Beleg du al lidrôad disent, —*
*Az stlejo, Roue kriz, da afa ar gwad*
*Diwar an treid dislivet-man, a c'hello da vac'ha,*
*Nemet fae 'raint neuze war eur sklav emstouet.*

*Fae! Nann! Truez am eus ouzit. Peber diskar*
*Az harluo a-dreuz d'an Oablou ledan, dizifenn!*
*Ha da ene, frailhet beteg e wriziou gand ar spont.*
*Na bazailhat a ray 'vel eun ifern !*
*Dre c'hlac'har e komzan,*
*Nann dre lorc'h, rak pell 'zo ne gasaan ken,*
*Evel kent beza bet furaet gand ar reuz. Ar valloz*
*C'houezet warnout gwechall a c'halvin en-dro.*
*Meneziou,*
*O deus ho hekleoiou liesvoueziek, dre lusenn*
*Al lammdouriou, strinket kurun va c'homzou hud !*
*Eien skournek, dired gant ho kler roufennet,*
*Hoc'h eus tridet ouz va c'hlevout, ha ruzet*
*O skrija dre an Indez! Aer hinon,*
*Ma kerz an Heol drezout o leski divann!*
*Ha c'houi, korventennou mibin, hoc'h eskell digeflusk,*
*A vanas mud a-us d'ar c'houndoun-man bamet*
*Tra ma rae taran krenvoc'h 'get ho taran eur roc'h*
*Gant kelc''h ar bed! M'o doa va c'homzou nerz,*



*Neuze, daoust m'oun kemmet, ha pep droukc'hoant*
*Maro em c'hreiz, peb envor aet da get*
*Em spered a bep kasoni, komzit breman!*
*Pa valloz oa? C'houi holl hoc'h eus va c'hlevet.*

Moueziou ar Meneziou, an Eien, an Aer hag ar C'horventennou a respont.

Trôet diwar saozneg

SHELLEY

gant R. Hemon.

# Marc'hadour Venezia

(*Kendalc'h*)

*PEVARE KEVRENN*

ARVEST I. — *Venezia. Eul Lez-Varn.*

An DUK, *tud al Lez-Varn,* ANTONIO, BASSANIO, GRATIANO, SALARINO, SALANIO
*ha re all a zeu e-barz*

DUK. Anton, pelec'h eman?

ANTONIO. Setu me dirazoc'h.

DUK. Tostait eun tammig. Truez am eus ouzoc'h pa welan pegen kriz ha pegen digalon eo an den ma rankit stourm outan. Evidon, ne gredan ket e kavimp tro d'hen habaskaat.

ANTONIO. Klevet em eus hoc'h eus bet truez ouz va stad, hag hoc'h eus bet klasket distana e gounnar. Mes, peogwir e fell d'ar Yuzeo beza digar, ha peogwir al lezenn a zo a-du gantan, koulz tra eo d'in a galon vat plega d'ezan.

DUK. Grit d'ar Yuzeo tostaat.

BASSANIO. Aze, e toull an nor, eman pell 'zo, mall bras gantan kaout an digor.



SHYLOCK *a zeu e-barz*

DUK. Shylock, sonjal a ran, — hag an holl eveldon a sonj ivez, — ne vezi ket ken digalon ha m'ec'h eus bet c'hoant hen diskouez. Fizians am eus e tenerai eun tammig, hag ec'h eus keuz a-benn breman da veza goulennet outan sina eur seurd paper. Pardoni ' ri d'ezan. N'eo ket a-walc'h. Ha goude chom hep kemerout diwar Anton al lur kig beo a c'hellez kaout, chom a ri c'hoaz hep kemerout an hanterenn eus an tri mil skoed-se a vanke d'it an den. Seul vrasoc'h eo ar c'holl ma rank herzel outan, seul vrasoc'h trugarez a zo dleet d'ezan. Ret eo e vefe dir oc'h ober eur galon ma chom hep truezi d'eus den e stad Anton. Ha chom hep pardoni dirag eur seurd gwalleur, hag a c'hell war bep den koueza n'ouzer ket peur, n'eo ket beza digar hepken, mes eur boureo. Ar c'hrisa Turk a bardonfe. Hag eur Yuzeo n'her graio ket? Shylock, lavar eo pardonet.

SHYLOCK. Anaout a rit va sonj, aotrou. Hen lavaret em eus bet d'eoc'h dec'h diweza. Touet em eus, dre ar sadorn santel, — ha n'em eus ket a geuz, — touet em eus kaout va digoll a benn da benn. Eul lur kig a fell d'in trouc'ha war e gere'henn. Ha ra gouezo malloz warnoc'h ha war ho pro ma tinac'hit ouzin va gwir. N'oun ket hedro. P'em eus touet eun dra, me ' gar e seveni. Ha peogwir oc'h barner, barnit etrezomp-ni. Setu va ger. Mes c'houi ' c'houlenno marteze, penaos eul lur kig beo trouc'het diouz an den-se a c'hell ober d'in-me yac'hausoc'h plijadur eget an tri mil skoed? Lavarit n'oun ket fur ma karit. Mes me ne respontin d'ho koulenn nemet eun dra: me a fell d'in ober va fenn. Ac'hanta 'ta ? plijout a ra d'eoc'h va respont? Lakomp e teufe 'barz va zi, en eun taol kont, eur pikol raz. Petra 'gavfec'h da lavarout

ma rofen tri mil skoed pe bevar 'vit gellout en em zizober anezan, ma plij kement-se d'in? An doare da zispign ne sell nemet ouzin. Ac'hanta, plijet oc'h ? Anaout a ran kalz tud, — c'houi 'ra ivez, — hag a gemer aon, hag a yud pe welont eur c'hoz ki war o hent. Darn all, evit klevout eun askell-groc'hen o froumal, a zo trôet o gwad e dour. Natur an den eo a zo kaoz da gement-se, ha netra ken. Dre ar memes abeg, me a sant em c'halon eun droug bras diwanet pell a zo ouz Anton. Ar gasoni d'in-me a zo ken naturel ha m'eo 'l lenva d'eur c'hrouadur en e gavell. Respontet oc'h breman ?

BASSANIO. Da respont ne dalvez nemet ar pez a ra ar gwasa digarez.

SHYLOCK. Ar pez a dalv a dalv. Hogen, paotr, ha ret eo e plijfe d'it va respontou ?

BASSANIO. Ha te, Yuzeo, ar pez na garez ket, ret eo d'it e laza ?

SHYLOCK. Gant neb a oar kasaat, betek keit-se ez a!

BASSANIO. Kasaat a rez betek keit-se er genta tro?

SHYLOCK. An naer dioustu m'az flemm a rank kaout ar maro!

ANTONIO (*da* VASSANIO). Me az ped, ouz Shylock na c'houlenn mui netra. Koulz e ve d'it goulenn ouz ar mor chom a-sa pa vez reverzi bras. Koulz goulenn ouz ar bleiz perak, pa dec'h er c'hoad gand an einigou keiz e vleij ar vamm. Ha koulz e vefe d'it goulenn ouz ar gwez pin, pa yud er-maez ar gorventenn, chom hep plega o fenn ha chom heb ober trouz. Rak Shylock ne selaou na goulenn na gourdrouz. Rak-se 'ta, me ho ped, va mignon, paouezit. (*Da* SHYLOCK). Ha setu va c'herc'henn, Shylock. Breman, trouc'hit!

BASSANIO. Evit da dri mil skoed, setu eun hanterkant. Beza 'po?



SHYLOCK. Nann, tremenet eo poent an arc'hant. Ha pa vefe pep skoed torret e kant lodenn, ha pep lodenn eur skoed, n'em eus ezomm takenn, nemet ar pez a zo douget war ar paper.

DUK. Didruez ma 'z out, n'ec'h eus ket aon rag ar barner ?

SHYLOCK. N'em eus graet droug ouz den! Mes c'houi ebarz ho ti, me 'wel eur bern sklavourien hag a rank senti, pa gemennit d'ezo ober eun dra bennak. Ha ma karfen, d'am zro, goulenn ouzoc'h perak e rit d'an holl dud-se poania evel ma rit, ken gwaz, pe dost, hag an azened a sternit? Ma c'houlennfen perak, e-lec'h kanna 'nezo, n'o c'harit ket? Perak ne rôit ket d'ezo eur plas mat ouz ho taol, gwele mat da gousket, ha ne rit anezo priedou d'ho merc'hed? C'houi a responto d'in: ni 'ra 'r pez a garomp eus an dud-se, peogwir int prenet ganeomp. D'eoc'h int, na petra 'ta, grit a garit ganto, peogwir hoc'h eus bet o faeet. Evelato, ho respont n'eo nemet henvel ouz va hini. Al lur kig a zo d'in, pep gwir am eus warni. Pa goust d'in tri mil skoed hag he c'haout a rankan! Ra gouezo, eur wech c'hoaz, malloz war beb unan eus ar re a glasko dinac'h ouzin va gwir! Ha ra zeuio ar vez ouspenn, evel eur bir, da vrouda e galon e-pad an holl amzer. Ha kavet e vo c'hoaz e Veniz eur barner? Pe sevel a rankin war veg an toennou da grial ez eo bet kammet he lezennou? Va reiz a fell d'in kaout! ha bez' em bo, 'michans !

DUK. Hervez al lezennou, a-raok dougen setans, e c'hellan, mar plij d'in, gedal c'hoaz eur pennad, ken na vo degouezet aman an alvokad en deus prometet dont da zifenn e vignon. Barn trumm a zo afer grevus, hag evidon, me 'gav gwelloc'h gedal.

EUN ARCHER. Aotrou, e toull an nor, ez eus eun divrôad hag a c'houlenn digor. Eul lizer 'zo gantan digant Bellario, ha c'hoant en deus da c'hellout komz ouzoc'h hizio.

DUK. Grit d'ezan dont e-barz.

BASSANIO. Bezomp fizians, Anton. Ar Yuzeo kriz n'eo ket krog c'hoaz en da galon! Hag a-raok m'eu devo bet ar pez a c'hoanta, e vezo tremenet war va c'horf da genta.

ANTONIO. Ar frouezenn a rank koueza pa vez dare. Evidoun-me, moarvat, ez eo deut ar mare. Evel-se bezet graet ! Doue ra 'm c'hennerzo. Ha c'houi, dalc'hit sonj mat ac'hanoun. Kenavo.

PORTIA *a zeu e-barz, gwisket e-giz eun alvokad.* NERISSA *ouz he heul, gwisket e-giz skrivagner eun den a lezenn.*

DUK (*d'an alvokad*). Eus ti Bellario oc'h deredet aman, nekwir ?

PORTIA. Ya, ha setu eul lizer digantan.

GRATIANO (*da SHYLOCK, a zo o rimia e gontell war e votez*). Perak war da votez e rimiez da gontell?

SHYLOCK. Evit ma vo aesoc'h d'ezi trouc'ha 'r bastell.

GRATIANO. Rim anezi war da galon kentoc'h, muntrer, rak kalz eo kaletoc'h eget maen pe ler, peogwir pedenn ebet n'eo gouest d'az teneraat.

SHYLOCK. Nann, nann, kristen ebet ne c'hello va lakaat da bardoni d'ezan, kaer en do va fedi. Nann, kalon eur Yuzeo ne oar ket pardoni!

GRATIANO. Ra vezi en Ifern rostet da virviken, rak n'out nemet eun diaoul dindan spesou eun den. Anez ma 'z oun kristen, me am bije kredet e teu hon



eneou eus an anevaled, hag eo bet da ene, gwechall, ene eur bleiz.

SHYLOCK. Kred ar pez a gari. Chom a c'hellez nozdeiz da jarneal, ne rez nemet koll da amzer. N'eo ket gant marvailhou bepken eo e freuzer eur skrid evel heman.

DUK. Rei a ran da anaout d'eoc'h holl al lizer-man emaoun o paouez kaout. Eun alvokad yaouank a zo deut eus a bell evit difenn Anton, ha rei d'ezan skoazell. Setu hen dirazomp aman. Ouspenn, klevit !

UNAN EUS SKRIVAGNERIEN AL LEZ-VARN (*o lenn*). *Pa 'z eo bet degouezet ganin ho lizer, edon klanv war va gwele. Mes a-vec'h m'em boa e lennet, ma teuas d'um gwelout eun doktor yaouank eus Rom. Baltazar eo anvet. Unan eo eus va gwella mignoned. Rôet em eus d'ezan da anaout ar pez a zo etre Anton ar marc'hadour hag ar Yuzeo, ha goude beza pleustret a-gevret war hol levriou, em eus goulennet outan mont em lec'h da zifenn Anton. Yaouank eo, e gwirionez, mes na sellit ket ouz an dra-se, ken gouest ha m'eo da zifenn ho ten. Ne c'houlennan ket diganeoc'h e resev mat. E-unan ec'h en em garg da ziskouez d'eoc'h petra a dalv.*

DUK (*d'an alvokad*). Evit difenn Anton, neketa, e teuit ?

PORTIA. Evel e lavar d'eoc'h lizer Bellario, evit difenn Anton oun deredet hizio, pa ne c'hell ket dont e-unan.

DUK. Mes, marteze, n'ouzoc'h ket mat petra 'zo 'tre an daou zen-se ?

PORTIA. Eo. En eur zont aman em eus studiet mat an afer. Eun dra 'zo ha n'ouzon ket, avat: pehini eo Anton, ha p'hini ar Yuzeo.

DUK. Anton ha Shylock, tostait.

PORTIA (*da* SHYLOCK). Shylock, c'houi eo ?
SHYLOCK. Ya, Shylock oun galvet, aotrou.
PORTIA. Ya ! Hoc'h afer a zo farsus eun tamm. Koulskoude, e ranker anzav, ne deus netra, e lezennou Veniz, hag a virfe ouzoc'h a ober ho tiviz. (*Da* ANTONIO). Ar paper, neketa, a zo sinet ganeoc'h ?
ANTONIO. Ya.
PORTIA. Mat ! ober a c'hell ar pez a gar ouzoc'h.
ANTONIO. Evel-se e lavar.
PORTIA (*da* SHYLOCK). Shylock, truez outan !
SHYLOCK. Truez, perak, aotrou? perak, a c'houlennan ?
PORTIA. Na kaerat tra eo an druez! 'Vel eur c'hlizenn diskennet eus an nenv war deliou ar rozenn, d'he lakaat da lintra! Da Zoue e-unan oc'h henvel, pa ouzoc'h larout « pardoni ran ». O, ma oufes hepken, Shylock, nag a zudi a sav en nenv, pa zeu eun den da bardoni ! Ha peseurd a ro sked d'ar roue war e dron? E gurunenn? N'eo ket: madelez e galon. Ma n'en deus evitan nemet kened, galloud, en deus nebeut a dra da dalvezout. Brudet e vezo marteze, mes birviken ne vo e ano meulet na karet gant den. Eur roue didruez, hag hen a zo roue? N'eo nemet eur boureo, enebour da Zoue. Mar deo ar reiz eo a glaskez, dalc'h sonj hepken e rank an den reisa bemdez en e bedenn prometi d'Hor Salver pardoni d'e nesa, ma fell d'ezan beza pardonet. Evesa, Shylock, diouz kement-se! Lavar e pardonez! Doue, ni holl, pep tra her goulenn diganez !
SHYLOCK. Holl valloz an Ifern da goueza war va fenn ma pardonan biken! Al lezenn! Al lezenn a c'houlennan, ha netra ken. Grit ho tever evel m'eo dleet, ha dalc'hit sonj ez oc'h barner!
PORTIA. Ha te, dalc'h sonj e kement-man: neb a



zo kriz a gavo, pa zeuio e dro, eur barner striz. Tri mil skoed a vank d'it, mes daoust ha ne c'hell ket o restaol d'it en-dro ?
BASSANIO. Bez' int bet kinniget. Ha tri mil all ganto, ma kar o c'hemerout. Setu: n'en deus nemet eur ger da lavarout. Ha ma n'e lavar ket, anat eo petra ' glask. Mes emichans, barner, ne lezot ket er gwask an den-man, 'giz eun oan etre skilfou eur bleiz? Petra 'vo lavaret, pa weler tudou keiz evel Anton, n'o deus biskoaz graet droug da zen, na gredfent ket zoken gloaza eur gelienenn, ha barnet daoust da se ? Nann, nann, lezenn ebet n'eo lezenn vat, pa ro aotre d'eur seurd torfed. Ma n'hoc'h eus gwir ebet da eeuna anezi, gwella 'c'hellfec'h ober eo mont enep d'ezi.
PORTIA. Nann, siouaz d'eoc'h, kement-se ne c'hell ket beza. Al lezenn eo, d'ezi an holl a rank plega. Rak ma 'z afed en hec'h eneb eur wech hepken, dre an trouc'h digoret, an eil goude eben, an holl falloniou a zeredfe er vro.
SHYLOCK. Eun Daniel ! Eun Daniel ! Ar Profed 'zo distro war an douar ! O tudou, na furat barner !
PORTIA. Klev 'ta, Shylock. Me ' garfe gwelout da baper ,evit gouzout petra ' dalvez.
SHYLOCK. Sed hen aman. O va den mat, e sinadur a zo warnan.
PORTIA. Ya, gwir eo, mes perak, pa 'z eus bet kinniget tri mil skoed d'it, ne fell ket d'it o c'hemeret ?
SHYLOCK. Touet em eus, aotrou, dre ar Sadorn santel, kaout eul lur kig. Ha prest eo va c'hontell. Evit Veniz a-bez ne chenchfen ket menoz !
PORTIA. Eul lur kig az pezo.
SHYLOCK. O bennoz ! mil bennoz !
PORTIA. Ar paper a zo mat ha sklaer. Ha koulskoude, bez truezus!

SHYLOCK. Truez am bezo da c'houde. Al lur kig da genta, hag hep gwenneg ebet.

PORTIA. Bez truez, ha kemer an arc'hant kinniget. Lavar ya, hag eman ar paper e daou damm.

SHYLOCK. Echu poent an druez. Ha pa zeufe va mamm da en em erbedi ouzin, me 'zo bouzar. Va foent a zo breman da walc'hi va c'hounnar. Rak-se, pa 'z eo ar gwir, barnit buan !

ANTONIO. A-walc'h, a-walc'h hoc'h eus azpedet anezan. Ha pa 'z eo gwir eo tremenet poent an druez, a galon vat e plegin d'ho parnedigez.

PORTIA. P'he goulennit ho-taou, ret eo d'in he dougen. Gouezit eta neuze, Anton, eman 'l lezenn a-enep d'eoc'h, hag e c'hell, ma kar, ar Yuzeo, dioustu, trouc'ha diouz ho kalon eul lur kig beo. Ne c'heller ket kaout an distera douetans war ar poent-se.

SHYLOCK. O na furat setans ! Ar paper a lavar tro-war-dro d'e galon !

PORTIA. Gwir eo.

SHYLOCK. Rak-se 'ta, digor da vruched. Anton

PORTIA. Goustad, Shylock, goustad, rak bez' e rank beza eun dra bennak ganit evit gellout poueza.

SHYLOCK. Bez' am eus eur valans.

PORTIA. Mat e ve d'it ivez gervel eur medisin, gand aon na c'hoarvezfe d'an den-man diwada, ma 'z a 'r gontell re zon. N'eo ket mat ez afes betek poull ar galon.

SHYLOCK. Kement-se n'eo ket bet douget war ar paper.

PORTIA. An dra-se ne vir ket e ve mat hen ober.

SHYLOCK. Mat pe fall, ne ran forz, pa n'eo ket bet douget, tamm medisin ebet diganin n'en do ket.

PORTIA (*da* ANTONIO). Evid en em zifenn, Anton, petra 'gavit ?



ANTONIO. Ne dalv mui d'in en em zifenn. Rak-se, barnit. An taol a zegouezas ganin 'zo ken garo ma n'em eus aon ebet da gaout ar maro. E-touez marc'hadourien e vez gwelet bemdez meur a hini, siouaz, o koll o holl danvez dre eun darvoud bennak. Ar vuhez goude-se a zeu da veza trenk evid an holl dud-se. Eur seurd tra ne vo ket espernet evidon. Gwell a se ! Ha te, Bassanio, va mignon, arabat eo lezel da stourm ouz da spered ar sonj out kaoz a gement-man. Deus d'ar vered, eur wechig an amzer da bedi war va bez. Pa vezi gant da wreg, ra vo ano ganez eus Anton, hag eus an doare m'eo bet marvet. Ro d'ezi da gompren pegement oas karet gantan, ma ranko, pa vo ano 'c'hanon, respont d'it : ya, hennez a oa eur gwir vignon.

BASSANIO. Petra na rofen ket, Anton, evit distrei dourn ar Yuzeo kriz, ha miroul outan a skei ? Kement am eus : danvez, buhez, betek va gwreg !

PORTIA. Ma klevfe ac'hanoc'h, he defe gwall abeg da ober sellou du, ha da vont droug enni.

GRATIANO. Daoust d'ar garantez vras a zougan d'am hini, me ' garfe he gwelout o vont d'ar baradoz, ma lakafe ar Yuzeo kriz da chench menoz.

NERISSA. Pell eman diouzoc'h, a drugarez Doue. N'eo ket mat ho klevfe o komz en doare-se.

SHYLOCK. Setu ar Gristenien : tud fall ha disleal. N'eus ket unan anezo hag a ve feal. Ha lavarout eo aet va merc'h gand eur C'hristen ! Jessica ! Jessica ! An distera truilhenn eus lignez Barrabaz a vije bet gwelloc'h ! Ar setans ! ar setans ! Na chomit ket pelloc'h oc'h ober esprejou hag o huanadi !

PORTIA. Al lur kig a zo d'it. Rak-se, trouc'h anezi. Al lezenn hel lavar. Ar barner hen aotre.

SHYLOCK. O lezenn vat ha barner fur !

PORTIA. War e askre ec'h eus gwir da drouc'ha, hervez da damm paper.

SHYLOCK. O na c'houekat setans !

BASSANIO. O na krisat muntrer!

SHYLOCK. Ac'hanta ? da vruched, Anton, ha dispak eo ? O, na c'houek eo gallout trouc'ha beteg ar beo !

PORTIA. Goustad, Shylock, ha lenn ar paper eur wech all ! Lenn mat ha gand evez. Rak ret eo d'it diwall a fazia. Kemer eul lur. Mes arabat e teufes da skuilha an distera berad eus gwad ar C'hristen-man. Rak sonj, ma e skuilhez ez out muntrer, hag ar setans a c'houlennez eneb ar marc'hadour, enep d'it a yelo.

GRATIANO. Shylock, perak ober eur penn ken divalo ?

PORTIA. Al lezenn a lavar e vezo dilamet da vadou diganit, hag e vezi krouget.

SHYLOCK. Displegit al lezenn a lavar kement-se.

PORTIA. Tosta 'ta. Sell, he gwelout a c'hellez aze, e levr al lezennou. Kaout ar reiz a rankez? Ar reiz az po, muioc'h eget na c'houlennez.

SHYLOCK. Lezit e gig gantan, ha plijet resteuler daou gement all, evel a zoug an tamm paper.

BASSANIO. Dal, setu an arc'hant.

PORTIA. Nann, nann, arabat eo. N'eo ket arc'hant, ar reiz a c'houlenn ar Yuzeo. Hag ar reiz rik, diouz ar paper a zo gantan. Rak-se ta, trouc'ha a c'hello, mar plij d'ezan, eul lur kig, — eul lur just, — ne c'hell ket kaout muioc'h. Ma trouc'h ouspenn, ra ouezo mat ez a pelloc'h eget e wir, hag e tellez-hen ar maro. Breman en deus aotre d'ober 'vel e karo.

GRATIANO. O na furat barner ! Eun Daniel ! Eun Daniel ! Ac'hanta 'ta, Yuzeo, ha lemm eo da gontell ?



PORTIA. Ha neuze 'ta, Shylock, petra 'zo en da benn ?

SHYLOCK. Rôit d'in tri mil skoed, ma 'z in kuit ac'halen.

PORTIA. Nann, nann, gwenneg ebet: eul lur kig pe netra !

GRATIANO. Eun Daniel! Eun Daniel! O barner ar fura !

SHYLOCK. Che ! neuze n'em bo ket zoken an tri mil skoed ?

PORTIA. Nann, n'ez po ket!

SHYLOCK (*o klask mont kuit*). Ra 'z aio gant 'n diaoul, an daonet !

PORTIA. He! Yuzeo, da belec'h e kerzez? Gortoz, n'eo ket echu 'n afer. (*D'an archerien*). Taolit evez, ha pakit krog ennan, ma vo barnet d'e dro. Ra ouezo eo douget e lezennou ar vro penaos an neb a glask skuilha gwad e nesa a zo kablus evel an torfedour brasa, hag a vo barnet eveltan. E diou lodenn e vezo rannet e zanvez: eun hanterenn, e-giz dic'haou, a vo rôet da gèr Veniz; ha d'an den ma klaske noazout, d'ober e c'hiz gand an hanterenn all. Ha te, klevout a rez, Shylock, n'ez po nemet ar pez a zellezez: ar maro. Rak-se 'ta, selaou mat ac'hanon: deus aman d'an daoulin, deus, ha goulenn pardon.

GRATIANO. Kae 'ta, Yuzeo, kae 'ta, ha goulenn eur gordenn. Evit prena unan, ganit ne chom takenn !

DUK. Shylock, evit diskouez d'eoc'h ha d'ho kenseurted pegen bras kemm a zo etre an daou spered, spered ar Gristenien ha spered eur Yuzeo, me 'zo plijet ganen lezel ac'hanoc'h beo. Hen ober a c'hellan dre al lezenn. Ouspenn, resteurel a rin d'eoc'h, ma karit her goulenn, al lod eus ho tanvez a zeu da gêr Veniz.

SHYLOCK. Koulz tra koll va buhez, pa gollan va mouneiz !

DUK. Ha c'houi, Anton, larit, petra 'lezit gantan ?

GRATIANO. Eur gordenn, peadra da grouga anezan, n'eo ket a-walc'h?

ANTONIO. Ne lavarin nemet eun dra. Eus danvez ar Yuzeo, me ne zalc'hin netra evidoun va-unan. Goulenn a ran hepken ma vo eus an danvez rôet eun hanterenn d'e vab-kaer Lorenzo, ha d'e verc'h Jessica. Kement-se a rank da ober warc'hoaz kenta. Ouspenn 'zo, kement tra a chomo war e lerc'h, pa varvo, a ranko beza sinet d'e verc'h. Ha dirazomp aman e rank c'hoaz prometi en em ober kristen..

DUK. Ha prest oc'h da senti ?

SHYLOCK. Ya, prest oun da senti.

PORTIA. Neuze 'ta, degasit ar paper dirazan, ma sino.

SHYLOCK. Va lezit da vont kuit da genta. Sina 'rin ho paper, ma karit e zegas betek ti an noter.

DUK. It kuit 'ta. Mes diwallit na zinac'hfec'h ket.

GRATIANO. Shylock, pa zeuio 'n deiz ma vezi badezet, n'eo ket ret d'it mont pell evit klask eur paeron. Me a yelo, ma karez goulenn ac'hanon. Ma vije bet, kentoc'h, d'az kas ouz ar gordenn, ez pije kavet dek hep rankout o goulenn.

*SHYLOCK a ya kuit*

DUK (*d'an alvokad*). Bennoz d'eoc'h, Baltazar, grael hoc'h eus ho tever. Ha penaos e c'hellimp diskouez en ho kenver hon anaoudegez vat? Deut ganimp me ho ped da leinu d'hor palez.

PORTIA. Aotrou, ne c'hellan ket. Rak e Padua moarvat, emeur ouz va gedal a-benn warc'hoaz. Eno em eus eun afer all.



DUK. Dipitus eo na c'helffec'h ket. Mes c'houi, Anton, gwelit breman petra ' gavit en ho kalon da larout d'an den man, a zo bet ho salver.

*An* DUK, *e ambrougerien ha tud al Lez-Varn a ya kuit.*

BASSANIO. Ya, hor salver, e gwir, e c'hellomp ho kelver. Rak hon tennet hoc'h eus eur stad reuzeudik, hag a-greiz va c'halon d'eoc'h e fell d'in kinnig an tri mil skoed a vanken d'ar Yuzeo. Setu.

PORTIA. Bennoz Doue.

ANTONIO. Perak 'ta o dinac'hit-hu ? O gounezet hoc'h eus, ha c'hoaz ganto zoken, en eur o c'hemerout, gouezit n'eo ket hepken gand arc'hant e fell d'in ho paea, mes ive gand an holl anaoudegez vat a verv aze.

PORTIA. An neb a ra ar vad a gav ouz e ober eul levenez 'zo bras a-walc'h, hep ma ranker e zigoll dre arc'hant. Rak-se 'ta, trugarez, ha kenavezo ho-taou. (*Da*-NERISSA). Ac'hanta, dont a rez?

BASSANIO. Nann, ne fell ket d'in ez afec'h kuit hep kemer eur c'hoz traig bennak, n'eus forz pegen dister, evit derc'hel sonj ac'hanomp. Larit ho c'hoant: eur bluenn, eun daolenn, eul levr, eun diamant. N'eus forz petra, ar pez a gavot ar gwella.

PORTIA. Mes n'ouzon ket petra da c'houlenn. Braoigou! Gortozit. Nann, netra nemet ho manegou, evit derc'hel envor an deiz-man. Me 'bromet o dougen a-wechou. (*Tra ma astenn* BASSANIO *e vanegou, e wel eur walenn war e viz*). Na kaerat bizaoued! O na me 've laouen ma karfec'h e rei d'in ! (BASSANIO *a sach e zourn en a-dreno*). Che! Perak 'ta e sachit ho tourn diouzin?

BASSANIO. Eur vez e vefe evidoun, e gwirionez, ho tremen gand eur c'hoariell ken didalvez.

PORTIA. Grit anezan eur c'hoariell, me ne ran van. Mes plijout a ra d'in, ha c'hoant am eus outan.

BASSANIO. Ar brava bizaoued a zo e kêr Veniz a brenin d'eoc'h, kentoc'h, n'eus forz ouz peseurd priz.

PORTIA. Gwelout a ran e ouzoc'h ober promesaou, mes n'edon ket o c'hedal ho paka e gaou en doare-se. Mat eo... (*Da* NERISSA). Deomp ac'han

BASSANIO. Teurvezit selaou eur pennad all: ar walenn a welit 'zo bet prenet d'in gant va gwreg deiz hon eured. Ha prometet em eus he c'has bete 'r vered. Goulennit kentoc'h diganin n'eus forz petra.

PORTIA. Nemet ar pez n'hoc'h eus ket c'hoant rei, neketa? Hennez eo digarez an holl dud amzellus, ken pervez o c'halon ha m'eo o zeod brokus. Mar deo ken berr botou ho kwreg, sentit outi. Ma 'z eus, avat, eur c'hrinsenn boell chomet ganti, peseurd abeg a c'hello kaout ouz ho kwelout o rei eun dra na c'hello biken talvezout ar vad am eus graet evidoc'h? (*Da* NERISSA). Deomp, deomp ac'han !

PORTIA *ha* NERISSA *a ya kuit*

BASSANIO (*da* ANTONIO). Anton, petra ' gav d'it ?

ANTONIO. Fall e rez, 'intentan. Gwel ar vad a reas, an nebeut a c'houlenn. Mar em c'harez, kred ac'hanoun, lez da froudenn, ha gra hervez e c'hoant.

BASSANIO. Ablamour d'it her grin. Ar pez a c'houlenni, biken n'hen dinac'hin, Gratiano, red war e lerc'h. (*Tenna a ra e vizaoued, hag e rei a ra da C'HRATIANO*). Ha red buan.

GRATIANO. Ya, rei a rin zoken va bini va-unan!



BASSANIO. Ha breman, da Velmont, Anton. Dont a rankez. Portia a gavo gwelloc'h an digarez pa lavari penaos ez oun bet touellet.

ANTONIO. Ne c'hellan ket, e gwir, chom hep mont d'az cured.

(*Da genderc'hel*).

hervez saozneg

William SHAKESPEARE

lakaet e brezoneg gant J.-L. Emily.

DIWEZ AR PEVARE KEVRENN.

# Buhez ha Lennegez

## I. — E BREIZ

Da zeiz Nedeleg e voe c'hoariet e Plougerne, dindan renadur an Ao. Perrot, *War Varc'h d'ar Mor*, gant J.-M. Synge, trôet e brezoneg gant Y. Drezen, hag embannet gant « *Gwalarn* ». Setu ar wech kenta ma c'hoarier eur pez-c'hoari a Iwerzon e Breiz. E Plougerne eo ivez e voe c'hoariet eur pez-c'hoari a Gembre evid ar wech kenta, *Ar C'houmoul a Dec'h*, da zeiz Nedeleg warlene

An 22 a viz-genver diweza ez eo bet c'hoariet *Lina*, gant R. Hemon, dindan renadur an Ao. Régnier, gant c'hoarierien ar C'helc'h Keltiek, e Paris, er c'hoariva Renée Maubel. C'hoariet eo bet adarre ar 27. Daoust m'o devo c'hoaz ar c'hoarierien kalz da zeski, war a skriver d'imp, n'eo ket deut fall an traou ganto evid ar wechman.

Emeur o paouez kas dre Vreiz niverennou-skouer eur gelaouenn nevez, graet evid ar bobl, hag a vo embannet bep sizun e Sant Brieg gant paotred ar *Bleun-Brug. Breiz* eo ano ar gelaouenn-se, ha skrivet e vo e brezoneg penn-da-benn. Eun druez eo e ve an niverenn-skouer-se ken digempenn ha divalo, d'ezi neuz eur gelaouenn moulet kant vloaz a zo. Lavarout a reer: arabat skigna perlez dirag ar moc'h. Hogen lavarout a reomp: arabat skigna boued-moc'h dirag an dud.



E-touez al levriou kaset d'imp ez eus unan e galleg, skrivet gant T. Malmanche. N'hellomp ket e « *Gwalarn* » barn oberennou lennegel gallek.

## II. — DRE AR BED

Rainer Maria Rilke a zo maro da ziwez miz-kerzu.

Eur merk anat eus pleg nevez ar speredou eo embannidigez dre-holl eus kelc'hgelaouennou skrivet e meur a yez. Setu eun nebeut anezo: *Ars*, e Berlin; *Zenit*, e Praha; *Polnische Literatur*, e Polonia; eun all a dle beza embannet er Republig Arc'hantel, *La Revista de Argentina*. Menegomp ivez e Spagn, La *Gaceta Literaria*, oc'h embann spagneg, portugaleg ha kataloneg.

Da genta lun pep miz e vez c'hoariet peziou iwerzonek e C'hoariva an Abati, e kêr Atha Cliath, gand ar strollad c'hoarierien renet gant Gearoid O Lochlainn. Troidigeziou diwar peziou saoznek savet gant Iwerzoniz, pe diwar peziou estren eo a vez c'hoariet peurliesa. Eveldomp, eman tud Iwerzon o klask kroui eur c'hoariva nevez dre zeski o micher da genta. Ar pez a dleer da c'hoari e miz-meurz eo « *Tan an Diskar-Amzer* » gant T. C. Murray, unan eus gwella skrivagnerien an Abati.

Lidet e vo e Spagn hevlene trede deiz-ha-kantved Gongora. Goude beza bet dismeganset keit-all, setu Gongora o sevel a-nevez war c'horre. Abarz nemeur ne vo nemet ano Gongora e genou ar *snobs* dre Europa hag Amerika a-bez. Petra, avat, eo ar *snobs* nemet rakgward al lennegez? Ha daoust ha n'eo ket eun arouez splann eus talvoudegez eur skrivagner, klevout tabut o sevel war e zivout tri c'hant vloaz goude e varo?

Harluet eo bet ar c'hataloneg diouz ar skoliou, ha koulskoude e kendalc'her da voula levriou katalonek e-leiz. Biskoaz n'eo bet skedusoc'h brud lennegez Katalonia.

Aet eo ar priz Nobel evit 1926 gant Bernard Shaw. E 1924 e oa aet gant Yeats. Setu e berr amzer daou Iwerzonad dibabet d'ober estlamm lennerien ha gounid leorierien ar bed-holl, daoust na reont ket, gouez d'an iwerzonegourien, nemeur a enor d'o bro c'henidik. Evidomp-ni, n'hon eus aman da varn nemet al labour, ne vern e pe yez ez eo savet, ha n'hellomp nemet meuli Bernard Shaw evel digorer-speredou ha saver peziou-c'hoari. Eun « torrer-skeudennou » eo bet e meur a genver. Ar c'henta eo bet da zegas ar vuhez vreman, en eun doare eeun ha ledan, war ar c'hoarilec'h. Goude c'hoarivaou Bro-Saoz ha Bro-C'hall en diweza kantved, pebez frealzidigez!

War a glevomp, emeur krog e Finland da drei er yez vroadel traou a bep seurd evid ar bobl, adalek pennoberou ar C'hresianed betek diweza romantou Amerika. Eur skouer d'ar re ac'hanomp a gav d'ezo ez eo a-walc'h da dud Vreiz kaout *Pipi Gonto* hag *E Korn an Oaled*.

# Levriou Nevez

TONKADUR BUGALE TUIREANN, danevell iwerzonek addispleget e brezoneg gant Roparz Hemon, niv. 3 eus levraoueg Gwalarn. — Dre ar post: 4 l.

YANNIG MIL VICHER, pez-c'hoari gand A. de Carné, moulet 4, straed ar C'hastell, Brest.

Eur menoz mat eo embann peziou-c'hoari evid ar bobl. Hogen ma vefen-me ar bobl, nac'h a rafen selaou ouz ar seurd peziou-c'hoari.

BUEZ AR ZENT « great gant an aotrou Marigo, nevezet evit an eil guech gant an aotrou Madec, e Kerinou-Lambezellec », e ti Derrien, 52, straed Siam, Brest.

War embannou al leorier e weler er penn kenta (e galleg, *nen douetit quet*): miret eo bet doare-skriva koz ar brezoneg el levr-man..
*Hon guellaff gourchemennou!*

R. H.

*Moulerez, 4, Straed ar C'hastell.* — BREST.

AR MEROUR: Y. LE DREZEN





